# GWALARN

Kelc'hgelaouenn lennegel trimiziek

*renet gant Roparz Hemon*

Priz ar c'houmanant-bloaz : 20 lur

(Broiou estren : 25 lur)

*Renerez ha mererez :*

Boite Postale 75 Brest (C.C. 96-38 Rennes)

Niv. 15 - DISKAR-AMZER 1928


## TAOLENN


PAJENN

J. Riou. — PROMETHEUS EREET .......... 3

Abeozen. — AR BANNE GWIN .............. 8

R. Hemon. — SANT EVARDON .............. 13

J. Riou. — BARZONEGOU .................. 18

R. Hemon. — AR VUGALE FALL (kendalc'h). 21

F. Vallée — ENVORENNOU BEAJ (kendalc'h) 29

*Troidigeziou :*

SKRAPADEG SAOUD KOUALNGE (kendalc'h). 52

*Notennou :*

R. Hemon. — STUDI AR YEZONIEZ ........ 59

AR " SIMBOL " ............................ 64

*" Skol dre Lizer " Gwalarn* .......... 75

*Brezoneg ar Vugale* ................ 77

*Hon Enklask* ...................... 79

*Buhez ha Lennegez* ................ 80

*Levriou Nevez* .................... 82

*Stagadenn :* NORD-OKCIDENTO niv. 3


# Prometheus Ereet

Dihun a reas d'ar pellgent, blaz ar gwad war e deod. Klañvourien a doc'helle dre o c'housk. Genel a reas, e gouzoug eur c'hlañvour, eur glemmadenn izil. Gouyender en em sile er sal, dre ar prenestrou digor frank. Ar stered a zaskrene en noz skedus. Ar meneziou euskarek a oa du war an oabl. Ar mor a vouboue...

Sellout a rae ouz ar meneziou du, heñvel ouz ar meneziou dizarempred, ma voe ereet war o lein, a-hed kantvedou, Prometheus, Laer an Tan.

Hag e selle ouz ar stered divarvel, hag e selaoue o vouskana, en noz ec'hon, anal c'halloudek ar mor.

Nerz nevez en em sile en e wad. E ene a dride.

Eun nozvez, war ar meneziou, a-hont, e oa deredet ar c'houmoul; o doa lufret al luc'hed; ha talmet ar gurun. Deut e oa tan an neñv da zeski d'ezañ skeudennaoui an drama doueel. Antronoz e stagas da engravi er c'hoad an Titan alouber.

C'hoant a zeuas d'ezañ sevel ha distrei da Vreiz, da gizella, diouz e vicher; da denna eus kalon ar maen Prometheus Aesc'hulos.

Eun arzour yaouank a oa anezañ, diazezet war e ijin eul lodenn vras eus goanag eur vro nevez.

Siouaz! tan ar vuhez ne vez ket aloubet.



Edo ar stered o vervel. Eur ruzell a lezenne dremmwel ar reter hag a vorlive liñseriou gwenn ar gweleou. Ar sklerijenn a c'houneze an oabl. War lein ar meneziou e skedas mousc'hoarz kenta an heol. Ar c'hudoned e trouze o eskell en traoniennou moredet.

« *O Aether doueel, Aveliou prim hoc'h eskell, Doureier ar stêriou, Mousc'hoarz diniver an tonnou-mor; ha te, Douar, mamm pep tra; ha te hag a diz gant da lagad kelc'h ar bed, o Heol...* »

Ar glañvourien a zihun. An hini en em glemme, a zo staget da gana.

— Agur! Asteorgi, a lavar eun Euskarad.

— Ata! Jorj, hag ar yec'hed? Huñvreet em eus edos o vont kuit... war linenn da gein, ha da dreid a-raok. Ha! ha!...

— Ha me am eus huñvreet, a lavaras unan all, edo diereet Prometheus.

— Diereet Prometheus!...



An doktor a zo tremenet er sal, ha, goude harpa e skouarn ouz e skevent, ha selaou roc'h e anal en eil hag egile, en deus lavaret d'ezañ:

— Gwellaat a rit.



Gwellaat? Ha n'eo ket bet morse ken morlivet!... Gwellaat? Hag aner eo bet d'ar vedisined klask dizec'ha unan eus e skevent ha laza ar c'hleñved!... Gwellaat! pa en deus skopet gwad, a-hed an noz, hap! emañ e galon o lammat en eur c'horf dizeriet...

An arzour yaouank, karour ar furmou kenedus, ne gredas ket kredi.

An heol a bar war leurenn ar sal. Hogen, difenn a zo d'ezañ sevel; ne welo mui lagad an heol. A-boan ma klev ar mor; ne welo mui mousc'hoarz diniver an tonnou.

«*... ma ne glevi mouez, ma ne weli dremm gour ebet, ma kolli flourenn da groc'hen...* »

Digeri a ra eul lizer. Emañ e geneiled o c'hortoz skeudennou Prometheus.

Echu int. Emañ aze, war an daol-noz, ar c'hoadou engravet enno an Titan ereet.

Heñ avat, gant e goñtell, o foeltras unan hag unan, hag en em lakaas da engravi, war an tu gin anezo, engravaduriou all.

«*... ma ne glevi mouez, ma ne weli dremm gour ebet, ma kolli flourenn da groc'hen...* »

Eur mouch-avel a bourmen frondou tomm ar maeziou en-dro d'ar gweleou gwenn. Ar meneziou heoliet a zo seder. Deliou ledan ar maiz a c'hlaz an diribinou. An oabl-hañv a zo re skeudus evit e zaoulagad kizidik. An aer a zo ken boull ha ken sklintin, ma klev du-hont,

pell, pell, moueziou lirzin o c'hervel. Eur gup a c'hournij. Spurmanti a ra, war an uhel, takadou gwenn: deñved dieub noz ha deiz, o veva el laeziou.

▼

Deiziou a dremenas, ha noziou kenedus. Edo peurechu an engravaduriou.

« *Kresket en eus danvez mab-den.* »

E geneiled, avat, a chomas souezet o welout an engravaduriou teñval, sklerijennet a-boan gant eun dourn ankeniet: eur Prometheus yaouankik, dinerz ha dilevenez, pa edont o c'hortoz ar Prometheus ramzel a lavare da vestr an Doueed: Netra n'am lakaio da blega.

▼

Ael ar Maro a lavaras d'in:

Arvestit Tonkadur estrenvanus an arzour yaouank, displeget e levr Prometheus.

Evit e garidi en deus garanet er c'hoad e c'hoant hag e venoz diweza. Gwelit taolennou e blanedenn griz, re bar da blanedenn Prometheus.

I

« Prometheus a laer tan ar vuhez a ziwar an Doue Meur. Hogen, krena 'ra e zivrec'h. Re zinerz eo e zargreiz, re striz e vruched; askournek eo e gorf hag aet da relegenn. Aon a zo en e sell. Anken en e gerzed. »



II

« Ereet ouz ar roc'h gant dek ere an Tonkadur. An tan en deus laeret ne dalvezo ket d'ezañ. Prometheus a bleg d'e Blanedenn. Dizac'het eo war e zivesker; e benn a zo dinerz, e zaoulagad serret. Ne harz mui ouz ar Maro. »

III

« Astennet eo difinv war an douar. Ar gup du a grign goustad — amzer en deus — naren avu an Titan, hogen skevent ho kariad. »

« *Diframmet oun bet diganin va-unan.* »

Ael ar Maro a lavaras c'hoaz:

« Ho kariad a anaveze e Donkadur; ne harzas ket outañ. Edo ouz va gortoz pa ziskennis d'e gavout, eun abardaevez-hañv. »

Hag e sentis ouz Ael ar Maro.

N'anavezis ket er skeudennou stumm ramzel Laer an Tan, enebour Zeus. Dremm hor c'hariad maro, ne lavaran ket.

Dirazoun e kane ar mor divarvel. Arouez arne e oa. Ar wennili a nije war-du an aberiou.

Da garidi a leñv war da varo, Prometheus Ereet.

J. RIOU

# Ar Banne Gwin

Skleur lous tarz eun deiz emgann a zispak d'ar sellou eun douar torgennek dic'hlazvez, hep na gwezenn na bod beo. Strobet eo pep pantenn gant drein dir a-ispilh ouz postou o kostezi a-us d'an toullou garo stok ouz stok.

Sede ma tibouk diouz ar c'heviou soudarded gwisket ha tokarnet glas. C'hoarzin sioul a reont hag en em renka divall, harnezet holl. Bremaik e kanent ken dibreder ha tra, trelatet o empenn diwar an hanter kartad gwin-ardant drammet, dinaouet d'ezo araok mont d'an drailh. Eur barrad tennou kanol o tarza tostik-tost en deus lakaet ar ganerien da steuzia evel konikled en o riboulou.

Emañ erru koulz an arsailhadeg. Taran ar c'hanoliou a zo ken iskis ma ne ziforc'h mui ar skouarn an eil strakadenn diouz eben. Pep strollad en deus kemeret e lec'h. N'ouzer dare mar deo en abeg d'ar vogidell pe da uloc'h ar ganoliadeg en deus ar beure



kement a boan o splannaat. Ne gresk tamm ebet an deiz. Petra 'vern? Ne welo nemet re sklaer dizale an Ankou bleniet gant ijin an dud!

▼

Loc'het eo an argadourien. Draf spontus ar 75 oc'h ogedi en o raok e treuzont an draonienn d'ar red. Erwan, e letern-arouezier ouz e skoaz, e vaionetez ouz beg e fuzuilh a gerz buana ma c'hall, e-kichen ar pevar arouezier all, da dizout traoñ torr an dorgenn 344, kent ma tirollo draf an enebourien. Re ziwezat! Eun tarz spontus a zigor, e harz e dreid, eur genou ifern o tisteurel krogailh hag houarnaj. Dibradet krenn e plav war e benn d'an douar, eur stok begek o pistiga e c'houzoug. « Graet eo ar stal ganen », a soñj heñ en eur goueza. Nann, n'emañ ket c'hoaz en hent etrezek ar bed-all. Ne sant na gwad na gouli dindan e vizied. Hag heñ ha sevel ken prim ha tra hag, e-kreiz ar c'hlemvan a glev tro-dro d'ezañ, e red adarre war raok. Kravazourien a ra dija war dro ar re c'hloazet. N'eus mui nemet draou arouezier en en gichen. Krapa a reont ouz ar run hep ober ken a van ouz an tarzadennou. Sklerijenn an deiz a dreuz gwelloc'hik ar vogidell ledet war an argadourien. Ar strollad kenta, a renkadou skignet rouez en araok, hag en a-dreñv an daou strollad all stok-ouz-stok renket-start, hag e strad an draonienn koabrenn luc'hedennek draf an enebour stignet en aner. Youc'hadennou a-zehou. Bagadou tud tokarnet-plat o tiskenn a-benn-herr, o divrec'h sounnet d'an nec'h: prizonidi o pellaat diouz an dachenn vraouac'hus.

▼

Sed amañ kenta lein an dorgenn. Foziou-difenn dispennet, harneziou brezel stlapet amañ hag ahont

gant ar c'haez tud a dec'h war-du peoc'h ar c'hampou prizonidi. Pelloc'h eur c'heo o tislonka tan evel genou eur forn o c'hori hag ofiserien o leski en doun anezañ. Ne deus ket fellet d'ezo soubla d'an daskor.

Ne deo ket c'hoaz tizet ar pal. War raok e kerzer atao. Gant sked an heol ez en em skign an emgann en oabl. Ar mindrailherezed a strak eus eun nijerez d'eben. Sed amañ unan, tangwallet-holl, o koueza a dammou, an eskell diouz eun tu evel deliou sec'h hag ar stern diouz an tu all. Erwan, puchet en eun toull, e-harz troad an eil run, a sell gant euz ha truez ouz korfou muturniet, toulgofet, dibennet, saotret-holl a zouar, o wea evel buzug trouc'het, dirak genou eur c'heo. « Ar brezel flour ha drant! »

▼

Tizet eo pal strollad Erwan. An daou all a grap e-biou d'ezañ, tiz warno, da ziskenn gant pantenn all ar run etrezek harzou Samogneux. Hag Erwan ha staga, a-gevret gant eur soudard all, e vourennou rouz, — eur gwir C'herman, kuzet dindan eun ano gall boutin, hag a vez graet gantañ da jubenn, — da ziatredi gant e balharnez unan eus daou c'henou ar c'heo, ma c'hellint kaout repu e-barz pa zirollo kanoliadeg an eilstourm. Prizonidi, Gallaoued gloazet a ya dibaouez e-biou d'ezo war-du Torgenn ar Pebr. Sed amañ daou anezo oc'h ambroug eur Gall dallet. Sed ahont lod all o stampa dillo, pennfollet holl. A vare da vare eun hinienn bennak anezo a vez ledet war an douar noaz gant tarz trumm eun tenn kanol aostrian e goueled ar saonenn. Seder ha drant eo kalon Erwan. C'houitet en deus an



Ankou war e daol betek-hen, hag, e-kreiz palat, eo darbet da Erwan staga gant eur ganaouenn a levenez e yaouankiz gwadek an deiz.

▼

Sell! eur prizoniad o tont davetañ, lent-bras, sounn e zivrec'h, liou ar spont war e zremm, o krena evel eun dañvad dare da veza plaouiet gant ar bleiz. Yaouank-flamm eo. Marbleo e zioujod ne deo biskoaz bet aotennet.

— Deus amañ 'ta, genaouek, ha bez dizaon! n'emeur ket e soñj d'az tibri.

. . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . . .

— Goulenn outañ, eme Erwan ouz e amezeg e vourennou rouz, pe oad eo hag a belec'h e teu.

Chaoka a reont etrezo geriou dianav, Erwan o sellout outo.

— Eus ar c'hlas c'houezek eo...

— Eveldoun!

— ...Genidik eus Stuttgart.

— Deus amañ, paotr. Sec'hed ec'h eus moarvat.

Hag hep gortoz eun eilgeriadenn, Erwan a dap krog en e gart soudard hag en daou litrad gwin divoulc'h a zo ouz e gostez, ha dinaoui d'ar German ar c'henta banne anezañ.

An den a stag ouz an died e ziweuz skarnilet gant an derzienn, e sellou damsouezet o para war an enebour madelezus.

« An neb a roio eul lommig dour d'eur paour em ano...

Echu gantañ e taskor ar c'hart, hag e zourn a chom astennet o kinnig e stardadenn kent kimiada. Gwelet mat en deus Erwan ar jestr; troet en deus e benn evit tremen hep nac'h hen degemer. Eul liou re zisheñvel a zo war o dilhad. Enebourien int, war a lavar o blenierien.

— Kemer dillo penn da hent, va faotr. Ne deo ket kaer chom amañ.

Hag ar German kuit, mall gantañ. Treuzet en deus ar saonenn, dibistig, etre diou darzadenn. Barrek eo, eme Erwan outañ e-unan, ma ne vez ket lazet en hent gant unan eus tennou dall e vreudeur.

Hag e tap krog en e bal adarre.

ABEOZEN.

# Sant Evardon

Aze, e korn an iliz, teñval, e tu kleiz ar groazenn, ma ne dro morse aezennou fresk an abardaez, ma sav eus an darou ledan c'houez ar c'hantvedou, al leizded, an dour binniget, an douar gleb, ar c'hoar teuzet, an e-zañs koz, ar vered, an dilhad gwasket en armeliou ki-zellet ar sakristiri, a-rez ar peuliou teo, goustad e teue ar merc'hed, skeudou didrouz en amc'houlou. Ha neuze daoulina war eur gador. Difinv, o pedi.

Unan, eur wech an amzer, a save he fenn. Ar Sant koad a selle outi gant daoulagad bras-bourbell souezet. Sant Evardon. Eun eskob bihan, harpet war eur vaz hiroc'h egetañ. Dilufr. E viñtr dialaouret ken hir, dam-dost, hag e gorf. Pa lintre an heol e veze soubet e sae dislivet en eur mor glas. E zourn en nec'h o vinniga.

Atao e veze bleuniou nevez trouc'het war ar sichenn dirazañ, en eur werenn sklaer leun a zour feunteun.

Atao, da zeiz ar pardon, e veze douget gant pevar gwaz, ar re vrasa eus ar barrez, abalamour d'ar merc'hed, a dremene holl dindan ar c'hravaz war leurenn an iliz war-lerc'h ar brosesion.

▼

Ar person nevez a erbedas d'e barrezianiz lenn « *La Croix du Dimanche.* »

Prena a reas eur finvskeudennerez evit ar patronaj. Difenn a reas ouz ar merc'hed tremen dindan kravaz Sant Evardon.

▼

Ar merc'hed devot a brenas « *La Croix du Dimanche* », hag a lennas hep kompren, eus krec'h an talbenn betek linenn diweza an embannou: yec'hed hon Tad Santel, keleier ar Meksig, nijadenn Lindbergh, gant devosion.

An dud a yeas da welout ar finvskeudennou. Ar brud en doa redet er vourc'h o dije gwelet Charlie Chaplin. E-lec'h se, e voe diskouezet kutuilhadeg ar c'hafe e Brazil hag Itron Varia Loretto. Kerseet e voe pep unan.

Pa voe difennet ouz ar merc'hed tremen dindan Sant Evardon, betek ar re zevota a voe droug enno. Ar gwrac'hed koz a skrignas o dent. Ar plac'hed yaouank a vousc'hoarzas. Ar wazed koz a c'hrozmolas. Ar baotred yaouank a reas goap. Droug enno.

▼

Eur bloaz war-lerc'h, avat, e voe ar cholori bras.

▼

Brao e oa koulskoude delwenn Santez Jeanne d'Arc. Nevez-flamm o flammina. Arc'hantet he hobregon. He zog-houarn ouz he zreid. He bleo trouc'het hervez ar c'hiz. O sellout etrezek an Neñv gant daoulagad aspedus, o waska start war hec'h askre fust ar banniel flourdilizet. Eus Paris e oa deut d'ar gwener. En eur voest prenn gant e-leiz a skolpad hag a baper. Ha ma vije torret! Nann, aze edo, naet ha lufr, harp ouz ar voger velen koz, hag an trebez-houarn dirazi gant piledou-koar war enaou. Laeret oa bet an trebez digant Sant Jozeb eviti.



Ne oa ket a werenn evelato, nag a zour feunteun, nag a vleuniou. Aet kuit ar werenn. Lamet ar sichenn a gichen ar prenestrig glas. Aet kuit Sant Evardon.

▼

« *Pedi a raimp evit hor c'herent hag hor madoberourien...* »

Nebeut a dud a bedas koulskoude evit ar vadoberourez nevez: an intañvez voan daoulinet war bank an aotrou person, mar plij, e-kichen an ograou.

Daou vloaz 'zo he doa lakaet sevel ar « villa » duhont war an tevenn, gant al liorz vras plantet a wez-pin hag a damariskl. Hi he doa roet arc'hant da brena ar finvskeudennerez, — torret bremañ. An intañvez eus Valenciennes. Ne zeue eno nemet en hañv. Hi he doa prenet delwenn Santez Jeanne d'Arc. Mat e oa gant ar person. En abeg d'ezi, ec'h embanne goueliou ar sizun e galleg.

▼

Pa lennas ar person roll ar pardon, ne lavaras ket anoiou dougerien Sant Evardon. Pa ziskennas eus ar

gador-brezeg, Saig Fulup, Biel Vras ha Reun Talibar, en eur drei o c'hadoriou, a lezas anezo da goueza a-ratoz.

▼

Deiz ar pardon, d'ar brosesion vras, e voe nebeutoc'h a baotred. Tra ma teue er-maez ar c'hoefou gwenn dre ar porched evel an erc'h, Saig Fulup, Biel Vras ha Reun Talibar a chomas e tavarn an Tri Golvan war leurenn an iliz. Mellou paotred pemp vloaz war-nugent. Dougerien Sant Evardon daou vloaz 'zo. Saig Fulup, stamp gantañ, plantet war seuliou an nor, sanket reut e zaouarn e godellou e vragou. An daou all a-dreñv o c'hodisat er skeud evel diaouled fero. An holl verc'hed gwitibunan a oa eno. Sentus. Bugale Vari, gwisket kran e giz kêr, o kana kantikou gallek. Eun drugar selaou. Eun drugar sellout outo.

▼

Hag e tremenas an devez er peoc'h hag el levenez. Hag e kouezas an abardaez ken sioul ha tra war an iliz. Pa 'z eas an aotrou person, habask ha dienkrez, d'e wele...

▼

A-hed an hentou kamm hag ar c'harrhentou, eur mor a dud. Evel merien war al lann oc'h aloubi en noz du an tevenn. Merc'hed ha paotred. Darn o vont eeun dirazo, sounn, stardet o muzellou, stouet war o chapeled. Darn o vransigellat. Darn o kousket, douget gant froud an engroez. Darn o sellout mat, war o evez, aon ganto da streboti ouz ar mein ha da riskla war ar geot strewet a gorfou maro an tousegi bihan fruket.



E penn ar brosesion, du, a-us linenn an dremmwel, kravaz Sant Evardon, o ruilha hag o lammat evel eur vag war eur mor pennfollet, war ziskoaz Saig ha Biel ha Reun hag eun den all dianav.

Evel en amzer gwechall, e reas ar brosesion tro an tevenn.

En eur vont a-hed liorz ar « villa », ar gwrac'hed a ziframme mouded diouz ribl ar wenodenn, ha vlaoñ! ouz moger an intañvez gant pedennou da Sant Evardon.

Hag e tremenas ar merc'hed, pep unan anezo, dindan ar sant. Da ziweza holl, ha peogwir ne oa ket a veleien war o zro, e reas ar pevar douger eur c'hofad mat a blijadur: o c'horren ar c'hravaz, hag ouz e c'houziza buan da virout ouz unan vras a dremen. Ha neuze oc'h ober krog-gouren hag o rei lamm d'unan deo. Ha garmou... kounnar... c'hoariou... pinsadeg... c'hoarz bugale Vari o tasseni dreist an tevenn a roc'h da roc'h betek ar c'herreg eonennet-gwenn e-kreiz ar c'hoummou er pellder.

▼

Ar c'hloc'her antronoz a gavas Sant Evardon war e sichenn en iliz. Ha delwenn Santez Jeanne d'Arc en eur c'horn e pinijenn.

Abaoe e teu evel a-raok ar merc'hed da zaoulina dirak ar sant. A-feur ma tosta deiz ar pardon bras, e kresk strafuilh an aotrou person.

Roparz HEMON.

## AR BALAFENNED GWENN

Pa zigor en hentou ar bleuniou a garan,
e c'han, eur beure hañv, ar balafenned gwenn.

En hentou gwaskedet, briz-heoliet o leton,
— gwenan o safroni, eostiged o kana, —
e frond tano ar gwezvoud,
e nij ar balafenned, ar balafenned hañv.

E kamigellont dibreder,
en hentou a garan.

E c'hoariont en heol,
a vleun da vleun,
a-hed ar c'hleuziou,
e frond ar mel gouez nijet euz an targoziou kleuz.

E sunont er bleuniou,
ar frondou a garan.

Pa vorliv ar bleuniou ha ma tav an eostiged,
ha ma vored an hentou,
en abardaez moug,
e serr o eskell kizidik ar balafenned hañv.



E hunont er bleuniou
an hun a garan.

Huni a reont e kalon ar bleuniou moredet,
hag an deliou leiz, klozet da serr-noz,
en o c'hreiz a zalc'ho ken na darzo an deiz,
ar balafenned hañv.

An aezenn a luskell o huñvreou,
an huñvreou a garan.

Hogen, pa darzo adarre an deiz,
— ha bleuniou o tigeri hag eostiged o kana, —
en hentou o tivoredi
ne gammigello ken ar balafenned hañv.

E kalon ar bleuniou eo marvet
ar balafenned a garan.

J. RIOU

AN TOUSEGI

Goude an arne, an tousegi
a gan en arselin,
a gan, pa vez o nozi,
ar c'han a blij d'in.

E glebor ar geotou,
o c'han 'zo hiraezus,
e sioulded an noziou,
an noziou kenedus.

An tousegi, war lez an hent,
a gan o hiraez,
hag huñvreou dianavez,
en noz, en noziou sklent.

E deltoni al leton,
e kan an tousegi;
e kanont, pa vez o nozi,
'vel ma kan va c'halon.

J. RIOU

# Ar Vugale Fall

(*Kendalc'h*)

## XIII

Peogwir e selaoue-hi outañ...

Evel-se e tiskargas e galon. E galon vugel, leunbarr a c'houervoni.

— Gouzout a rez, Dina, n'int ket evit kompren.

Dina a davas. E-pad hir amzer ne glevjod nemet ar glao. Glao stank, o koueza goustad, gant eun trouz feltr war ar fank, war an ec'honder a fank hag a deñvalijenn lous. Ar straed. Yen, digenvez, dizudi. O sevel goueliou ar prenestr ne welas nikun. En tu all d'ar straed, eur stal hepken a oa digor. *Modes*. Er prenestr, tri zog maouez, stouet war beg tri zroad moan uhel gwerniset gwenn. Eun druez.

Dina a dreuzas ar gambr betek ar gador-ilinek e-tal ar gwele, hag e sellas ouz he c'henderv Erwan, pleget adarre war e levrig *Istor Breiz*.

— Lenn d'in eur pennad, emezi.

Lenn a reas, fraez, hag o salmi e-giz eur bugelig-skol, hag o trei ar pajennou gant e vizied heut a vicherour.

Dina, helmoet ouz prenn ar gwele, a guzas he daoulagad e palv he dourn kleiz. Hag e klaskas selaou, da gas kuit he freder. Judikael. Nevenoe. Ballon. An dugez Anna. Janed Flamm. En aner.

Distarda a reas he bizied, da harlua ar gweledigeziou disneuz tarzet evel luc'hed eus doun an deñvalijenn. Golo-dantelez ar gwele. Eur gompezennad erc'h er skeud. Pounner he fenn. Ar gwad o vorzolia ouz he daouivìdig. Dislevi-gen a reas.

Koad an diri a chourikas. Moereb koz Dina a zeuas tre, eur gleuzeurig en he dourn, eur vaouezig vihan, treut, gwenn he bleo.

— Ne c'hortozin ken, emezi. Prennet em eus ar stal pell 'zo. Chomet oun eno da baka riou, moarvat.

Trenk he mouez, kintus he dremm, lintr ar falloni en he daoulagadig krak logodenn.

— Ha krouilhet ec'h eus dor an traoñ? eme Dina.

— N'em eus ket.

— Marteze, eme Dina, e teuio amañ eur mignon da Erwan, eur martolod...

— N'en deus ket Erwan ti e vamm da resev e vignoned? Petra 'vo lavaret ma weler eur martolod o tont amañ? D'an eur-mañ, tost da nav eur, e vefemp gwelloc'h en hor gwele. Ma! Gra evel ma kiri. Gant na reot ket a drouz d'am dihuna ha da zirenka an amezeien!

Ar vaouez koz a yeas e-barz he c'hambr hep kenavo na noz vat. Simudet Erwan ha Dina, o sellout an eil ouz egile.

Raktal goude e voe klevet trouz kammedou mibin war an diri, hag e framm an nor digoret gant Erwan, e spurmantas Dina skeud eur martolod. Eur pennadig amzer a dremenas, tra ma chome war ar pondalez o tenna e vantell-goaret. Neuze e teuas er gambr, o sellout frank tro-war-dro gant falshardisegez eur paotr lent.



Paour kaez Erwan n'oa ket re ampart en holl war ardou ar gevredigez seven. Ne ouie ket e vije bet dereat lakaat e geniterv ha Renan d'ober anaoudegez. Renan, avat, ne ouie ket kennebeut, hag ec'h astennas e zourn d'ar plac'h yaouank, a gemeras e vantell hag e voned digantañ d'o lakaat e skourr a-dreñv d'an nor.

— Deut oc'h, emezi, betek krec'h ar Peder Milin dindan ar glao!

— Eus an eil « dépôt » betek amañ, eme Renan, n'eus ket pell. Ha penaos ez afec'h er-maez er gèrmañ e-pad ar goañv m'hoc'h eus aon rak ar glao?

Prederiou Dina a oa tec'het. Bremañ e sardone soñjou nevez en he fenn, o trei d'an daoulamm, an eil war-lerc'h egile, badaouus, evel war al leurenn-foar ar c'hezeg-koad.

E mouez Dina, en doa merzet Renan eun dra bennak, eur frond hag eur flourenn dianav. Ar sklerijenn a goueze war he bleo stank melen-rouz, ha ne weled nemet pennlinennou garo he dremm askournek, digened, kosoc'h eget he oad: eur fri eeun ha moan ha daou askourn-jod lufr-soavon en deñvalijenn.

— Marteze, eme Erwan, e c'hellfemp adlenn *Istor Breiz*.

Ar c'homzou-se, dic'hortozet, a lakaas Renan ha Dina war eun dro da vousc'hoarzin.

— Ober a raimp, eme Dina, ar pez a blijo d'an Aotrou...

Paouez a reas; ne ouie nemet an ano-badez.

— Ne vern petra a blij d'in, eme Renan. Ha lennet hoc'h eus, emezañ d'ar plac'h yaouank, diweza niverenn *Breiz Atao?*

— Lennet em eus, eme Dina, eun dournadig niverennou, a zo bet kaset amañ gant Erwan. O lennet em eus penn-da-benn.

— Penn-da-benn? eme Renan. Hag ar brezoneg ivez?

— N'eus ket kalz a vrezoneg warno, eme Dina. Hogen klasket em eus kompren ar brezoneg.

— Dina, eme Erwan, a oar kalz muioc'h a vrezoneg egedoun.

Marteze ne oa ket a-walc'h da sklerijenna spered Renan, a ouie mat petra soñjal diwar-benn anaoudegeziou yezoniel Erwan.

— Ha komz a rit brezoneg?

— Siouaz, ne ran ket, eme Dina. Setu aze eul levr am eus prenet bloaz 'zo: « Ar Yez vrezonek e 40 Kentel ». Studia a ran bemdez pa c'hellan.

Renan a savas e benn etrezek an astell-levriou a-us d'an daol-emwalc'hi, ar gibell hag ar poteo e-kichen ar gwele, e korn ar gambr. War gein eul levr bennak e spurmantas linenn *Gwalarn*.

— Ha lenn a rit *Gwalarn* ivez?

— Prenet em eus eun niverenn, ha *Tonkadur Bugale Tuireann*. Ne gomprenan ket pep tra, ha koulskoude, traou 'zo n'int ket diaes da lenn. Da skouer, traou Roparz Hemon. Brezoneg Roparz Hemon a zo ken heñvel ouz ar galleg, ne gavit ket? N'eo ket evit ar geriou, hogen evit an doare da aoza e frazennou.

— Gwir eo, a-wechou, eme Renan. Ar pez a zo diaesa eo troidigez *Pevar Skourr ar Mabinogi*.

— N'em eus ket gwelet, eme Dina. En deiz all oun aet da di ar « C'hourrier » da brena *Ar en Deulin*. Eul levr kaer eo, ne gredit ket?



— Ar *Barzaz Breiz* a zo kaeroc'h c'hoaz, eme Renan.

Buhezek-kenañ e oa bremañ ar gaoz etre ar paotr hag ar plac'h yaouank, en doa kavet pep unan anezo en diwez tro da gomz hervez galv e galon. Nebeut e oa. Traou dister a-walc'h a lavarent. Hen meiza a raent zoken. Plijadur o doa koulskoude. Lorc'h a oa enno. Re uhel, avat, e oa savet an ton evit Erwan gaez, na c'helle ket evel an daou all bargedi en oablou glan glas-tano al lennegez. Ha peogwir ne gleve netra dudius, skuiz o selaou, e kendalc'he e spered gorrek gant an ero en doa boulc'het bremaik.

— Dina, emezañ, a zo bet e Bro-Saoz, hag e oar ar saozneg mat-tre.

Dina a ruzias, hag a lavaras:

— E-pad daou viz oun bet e Bro-Saoz. C'hoant am boa da zeski ar saozneg. D'an amzer-se e felle d'in beza mestrez-skol. N'em eus ket gellet. Ne c'hellen ket lezel va moereb ha va c'hoar o-unan, ha chom hep gounit va buhez.

— Ha me, eme Renan, am bije gellet beza mestrskol m'em bije karet. Va zad ne c'houlenne ket gwelloc'h, ha va mamm a vije bet laouen ivez. Feuket e oant zoken, a gav d'in, p'em eus dibabet mont d'ar Skol-Genta-Uhel.

— Peseurt micher hoc'h eus neuze? eme Dina.

— Treser, eme Renan. A-raok ober va servij oun bet daou vloaz e Clamart. Pa vo echu va zriouec'h miz e klaskin labour e Breiz.

— Diaes eo kavout labour e Breiz, eme Erwan. Ha ne gredan ket e vefe kemeret Renan amañ e Brest en arsanailh.

— Perak? eme Dina.

Renan a davas. Erwan a c'hoarzas sioulik, evel unan a oar muioc'h eget ne c'hell lavarout. Abafaet Renan eun tammig. Edo prest Dina da drei ar gaoz.

— Klevit, eme Renan. Ouspenn daou vloaz 'zo oun bet paket gant ar polis, a-unan gant eur bagad micherourien an arsanailh. Edomp war ar « glacis » o rei paperennou diwar-benn Sacco ha Vanzetti. Kaset e voemp betek an ti-gward, hag eno e voe goulennet hon anoiou hag a bep seurt traou diganimp. Ha kavout a ra d'eoc'h e vefe a-walc'h da virout ouzin a vont en arsanailh m'em bije c'hoant? — lavaret etrezomp, n'em eus ket.

— Ne ouzon ket, eme Dina. Nemet striz-meurbet e vezer e-keñver ar gomunisted.

— Renan, eme Erwan, a lavar ez eo en abeg da se e chomo atao martolod, ha ne c'hello ket tremen da gartiemestr zoken.

— Ne ouzon ket, eme Renan, d'e dro, heskinet o klevout e guziadennou displeget dirak Dina ken eeun ha sklaer gant eur bugel.

Dina a lavaras e oad bet kriz, kriz-spontus, emezi, ouz Sacco ha Vanzetti. Hag e gwir, ne oa ket atao mennadou ar gomunisted fall-brein evel ma lavared. Stourm a raent evit ar vicherourien, hag an dra-se a oa mat. Hag ivez daoust ha n'o doa ket ar Soviedou roet pep frankiz d'ar broadeleziou bihan e Rusia ? Setu aze eur skouer a vefe mat da heulia e Breiz.

— Daoust, emezi, hag emaoc'h atao a-du gant ar gomunisted?

— Ne garan ket, eme Renan, o doareou. Ne garan ket ar gasoni a lakaont en o stourm. An urz o deus



a zo brao. Hogen, mouga a ra ac'hanoun. Spontet oun bet o welout pegen striz e oa o speredou. Da hini ebet anezo n'em eus gellet ober kompren kudennou Breiz. Da soñjal tra pe dra diwar-benn tra pep tra e c'hortozont eun ali eus Paris. Ne c'hellan ket evelto plega va spered da lezennou ar materi. Hag evit gounit eun tammig muioc'h a amann war va bara dilezel kement a zo tost d'am c'halon.

Adarre en doa staget Renan da brezegenni. E zaoulagad a zue, hag e tigore bras e fronellou. Dina eo, bremañ, ne oa mui barrek da gompren, hag a damm da damm e teujont da gomz eus traouigou boutin, n'oant ket ken skuizus da heulia. Erwan a lavaras e vefe mat sevel « kelc'hiou keltiek » e pep kêr a Vreiz, gant pep a strollad c'hoarierien football, da drec'hi ar re all ken na vefent kaset da get. Ha marteze ivez ober bep bloaz eun « Dro Vreiz » evit ar c'hezeghouarn. Dina a gomzas eus Bro-Saoz, hag a lavaras he doa tremenet eno eürusa amzer he buhez. Hag e kontas penaos e rae ar Saozon, penaos e tebrent ha penaos en em wiskent, penaos e oa o ziez ha penaos e oant kalz hegaratoc'h eget ar C'hallaoued.

Evel-se ez eas an nozvez e-biou, hep tabut hag hep safar daoust da rakweliou mantrus moereb Dina.

En eur vont kuit, e lavaras Renan:

— Disadorn ez eus bodadeg tud *Breiz Atao.* Ha dont a rit?

— Ya ma c'hellan, eme Dina.

Aet kuit an daou baotr, e chomas Dina azezet e-tal an daol, kroaziet he divrec'h dindan he frileuzenn, o krena gant ar riou, diegus da vont da gousket, gor he menoziou birvidik o stourm ouz yenijenn ar gambr

tro-war-dro. Goustad, avat, ar prederennou koz, harluet evit eur mare, pa oa bet Renan dirazi, en em stleje en hec'h empenn.

Da hanternoz hanter e finvas en diwez he daoudroad maro, kollet ganti pep goanag gwelout he c'hoar Marie-Thérèse o tistrei. Sevel a reas a-ziwar he c'hador, bec'h warni, kropet he divesker hag he dent o stlaka.

*(Da genderc'hel).*

Roparz HEMON.

# Eñvorennou Beaj

*(Kendalc'h)*

Heugi a raen ouz ker gwaz diaoulerez, hag e kleven, daoust da gaerder al lec'h, glasvez-holl, evel c'houez eur breinadur-ifern ouz va mouga. Eun dizamm e voe d'in pa bellais. O trei kein da chapel villiget Gwener, e welis dirazoun an dervenn divent oc'h astenn en aer he skourr dizec'h evel brec'h eskern-holl an Ankou.

Er c'hastell ez oa bet aozet d'eomp an adverenn. « Eun ti daonet eo an ti-mañ, a zisklerias d'in an itron Herbert. Ouspenn dizakra ha saotra ar chapel evel m'hoc'h eus gwelet, torfedou o deus graet e Coldbrook. Eun deiz, diwar-benn unan eus ar merc'hed o heuilhe en o flijadureziou, e savas etre daou eus an uhelidi kroz ha kann. Ha lazet unan gant egile. Gwelout a raimp al lec'h. Ha gwall-hentet abaoe an ti gant spezou : hini an den drouklazet ha hini ar plac'h skañbenn kiriek d'e varo. En noz e klever anezo ha zoken war an deiz. N'eus ket pell, ez oa ganen o tont amañ unan eus va flac'hed a gambr. Eur plac'h a yec'hed gwan, he lagad doun troet ouz ar bed all, stummet da veza hanterourez etre anaon ha beo, eur *medium*. Kerkent en em gavas amañ ar plac'h dreist-

welourez-se ma 'z eas er-maez anezi hec'h-unan, hag, ouz ar goulenn a ris outi, e tisplegas d'in doare ar plac'h villiget a wele en he c'hichen. Pedet em boa eun tad Dominikad da zont da vinniga ha da zispeza an ti-mañ. Deiziadet e oa an deiz evit al lidou. Hogen, d'ar mare, e tegouezas eur barrad eus ar gwasa, glao-bil, avel, kurun, ken n'helljomp ket nesaat. Dre se e rankan lezel an ti diannez ha digenvez ».

Ha ni d'ober tro ar c'hastell. Kambrou goullo war-lerc'h kambrou goullo, hag i o tiskouez seul ec'honoc'h ma n'oa ken a arrebeuri enno, nemet amañ hag ahont, ouz ar voger, eun daolenn livet bennak. A-greiz-holl, ar barz Arlunydd Penygarn hon ambrouge (rak chomet e oa an itron Herbert ouz hor gortoz e-traoñ) a zigoras dirazoun eun nor, dor sal ar warded, eur sal hir ha moan a-hed unan eus ar mogeriou, ha me o chom saouzanet gant eun dra euzus a welis.

Sklerijennet gant eur prenestr bras, e rede eus toull ar prenestr-se betek toull an nor e-lec'h en em gavemp a-sav, eur mor a wad. Goude diskenn eus toull ar prenestr, eun tamm uheloc'h eget al leurenn, en eur waz teo, e rede dre ar sal a gammigellou stank, a boulladou ledan, betek an nor e-lec'h e klaskis, hep gouzout d'in, ker fresk ha beo da welout ha ma 'z edo, sevel dioutañ va zreid, pa santen anezañ, koulz lavarout, o c'hlebia va boutou.

« Amañ, eme Arlunydd Penygarn, e voe graet an drouklazadenn. Skoet gant eun taol en e galon, e rankas an hini lazet koll e holl wad e toull ar prenestr-mañ, hag ar gwad-se, kaer a zo bet ober, a chom a-baoe, evel ma vije bet skuilhet dec'h war al leurenn dero ».



Ha gwir e lavare. Gwad beo o ruilha a-vruilhou diwar eur galon freuzet eo a welen, nemet eus ruz ez eo aet da zu-pod al liou anezañ hag euzusoc'h a se n'oa ken !

## XIV. — E Llanover

BAGEADENN WAR AR GANOL. — BLONEG HA PIANO. — WAR VARC'H-HOUARN DRE HENTOU KEMBRE. — PIKETEZENN KERIADENN ROUDOUZ AR MIRC'HED. — DISTRO DA VREIZ.

Kaera valeadenn em eus graet e Llanover a zo war eur ganol. Heulia a ra ar ganol-se traonienn ar Wysg, nemet, e-lec'h beza e doun an draonienn, e red war hanter vri ar menez, e doare ma 'z eus eur gwel eus ar brava ouz he heuilh. Diwar ar riblou anezi e par an daoulagad war strad an draonienn leun a c'hlasvez ha war an aradennadou-meneziou o kloza an dremmwel. Stêr Wysg ne weler nemet tammou anezi, amañ hag ahont, kuzet ma 'z eo peurliesa gant begou ar gwez uhel a sav etrezi hag ar ganol.

An itron Herbert he doa feurmet evidomp eur vag a oa stlejet gant eur *merlyn*, da lavarout eo eur marc'hig eus ar ouenn vrudet e Kembre. Heñvel a-walc'h ez int ouz gouenn ar bidedou Kerne, nemet kaeroc'h. Er vag e oa an itron Herbert, he c'heniterv, an dimezell Abadam, an dimezell Mallt Williams (an hini a ro bremañ ker brokus priziou evit ar brezoneg), he c'ho-

ar, an aotrou Johnson, Jaffrennou nevez distroet eus Ffestiniog, me, ha re all c'hoaz. Kalz a blijadur hon eus bet o tivizout hag o sellout ouz gwel ar meneziou a zo dispar. An itron Herbert a rae al loman. Hi eo a zalc'he ar stur. Johnson, a oa e staon ar vag, a zisklerie d'eomp darvoudou istor ar vro c'hoarvezet e kement lec'h ma tremenemp drezo. En e gichen edon, o selaou, o sellout hag o skriva E-pad m'edomp o vale evel-se eo e savis ar sonig-mañ:

*An diou vag*

Em bro e talc'her koun bepred
Eus lestr gouelvanus an Harlu
A zegasas ar Vrezoned
Da Vreiz, pell-pell eus a Gymru.

Rak ar Saozon fall e tec'hent
Hag, o skei dour gant o roeñvou,
Gant 'n avel hirvoudou 'veskent
Ha gant tonnou ar mor daerou.



Setu, goude meur a gantved,
Eul lestr all war eun dourig splamm,
E gwir Vammvro ar Vrezoned,
Pell eus Bro-C'hall, o c'hoz lezvamm !

Itron Llanover 'dalc'h ar stur :
Hi ec'h eo hor gwir rouanez,
Hag ouz staon al lestr eun den fur
'Lar traou leun a ouiziegez.

Ha war ar bourz e welan-me
Merc'hedou kar a Vro-Gymru
Heñvel ouz aelez eus an Ne
O c'hoarzin drant hag o c'hoari.



Da vo se skeudenn Keltia!
Enni, dalc'hmat, pep madelez,
Ha pep furnez ouz he sturia
Harpet war bep gouiziegez.

Ha d'ober da bep tra c'hoarzin,
D'ober da bep tra beza kaer,
Mousc'hoarz, c'hoari ha kan lirzin
Evel ganac'h, marc'hed seder ! (1)

E penn hor beaj e rejomp eun adverenn war ar geot flour. Graet em eus anaoudegez ar wech-se, gant an *diod-poeth* « died-poaz », gouez da Gembreiz, pe *ginger-ale* « bïer-jinjebr », evel ma ra ar Saozon anezañ, eur seurt limonadez mesket gant eul louzou eus

---

(1) Moulet evit ar wech kenta e voe ar sonig-mañ en eul levrig naontek pajenn anvet *Gwerziou gant Abherve ha Taldir (brezouneg ha keumraeg kenver-ouz-kenver)*, *Er Cofadwriaeth am eu Taith yn Nghymru*, Sant-Brieg, F. Guyon, 1899. Nao gwerzig pe sonig savet gant an aotrou Vallée (nemet diou) a oa ennañ gant peb a droïdigez kembrack gant Taldir. Sed amañ o anoiou : *Gwerz* (kinniget d'an Tad Hayde, gant Taldir) ; *Le ha Trugarekaat ar Barz nevez* (d'an aotrou an drouiz-meur Hwfa Môn) ; *Rann ar c'hleze* (d'an aotrounez Cochwarv hag Arlunydd Penygarn) ; *Ton Campbell* (kinniget d'hor breudeur a Vro-Skoz); *Seren Gobaith « Steredenn ar Spi »* (kinniget d'an itron Llanover e testeni a anaoudegez peurbadus) ; *Ene glan Gwalia* (d'an itron a wiskas d'in va sae-Varz) ; *Bennoz Doue* (kinniget d'an dimezell Abadam) ; *An diou vag* (kinniget d'an dimezell Alis ha Gwenfrida Williams) ; *Kimiad da Vro-Geumri* (gant Taldir). Evel ma lavare Taldir en e gentskridig kembraek, hennez è oa ar c'henta levr moulet en diou yez, brezoneg ha kembraeg. (MEVEN MORDIERN).

an Indez anvet *jinjebr* hag a boaz evel m'hen lavar hec'h ano kembraek (1).

O tistrei e rejomp eur paouez en eun ti, er gêriadenn e-lec'h e oa perc'hennez ar vag. Souezet e voen en eur zont e-barz o welout a-us d'ar siminal eur pez bras a gig-sall e-pign evel m'emañ ar c'hiz en hor mereuriou a Vreiz-Izel. E-kichen ez oa evel e Breiz-Izel ivez, eun tamm bloneg. *Bloneg* eo a ra endeeun Kembreiz anezañ, eveldomp-ni. Hogen, ar pez na weler ket c'hoaz en hon tiez a Vreiz, dindan ar bloneg, evit merc'hed an ti, ez oa eur piano. E Bro-Gembre, an holl a oar mat ar sonerez. Deski a reont er skoliou kana ha lenn, neket an notennou, rak ne reont ket gant notennou er sonerez, hogen an toniou merket gant lizerennou, ar *solffa* gouez d'ezo.

Mab-kaer an itron Herbert, an aotrou Maxwell, eun Iwerzoniad, a oa d'ezañ eur marc'h-houarn eus ar brava, eus stal-labour brudet Singer. Ar Maxwell-se a oa bet zouav en arme ar Pab gwechall. Bet en doa evel kabiten eur Sant-Briegad, Adolf a Gêrmoal, a anavezen. Eun den karantezus a oa anezañ ha tuet-tre d'ar Vrezoned dre an eñvor mat en doa miret eus e gabiten a wechall. Presta a rae d'in e varc'h-houarn d'ober troiou gant Jaffrennou. Koant kenañ eo an hentou e Kembre, ha daoust d'ezo da veza bepred sav-dizav, n'int ket skuizus da vont dre varc'h-houarn gant riblennet ez int a c'hlasvez, a gaeou hir, a wez bodennek a ro bepred skeud ha freskadurez. Gwelet em eus er

(1) Eun eil anaoudegez e oa, e gwirionez, rak, e Kendiz, em boa evet « died-poaz » a-gevret gant eun Iwerzoniad a eve dioutañ evit divoaza diouz ar *whisky*.



c'hiz-se gant Jaffrennou ar c'hêriadennou tro-dro. En unan anezo, tostik-tost da Llanover, anvet *Rhyd y meirch* « Roudouz ar mirc'hed », e rejomp anaoudegez gant eur seurt dour-irin pe jamezenn (1) a reer e Kembre war ar maez. *Diod fain* « evaj skort » a vez graet anezi gant Kembreiz. Ha skort eo, e gwirionez! Diaes e vefe mezvi dioutañ.

Dont a ris en-dro da Vreiz va-unan-penn gant Jaffrennou. Ar re all a oa aet kuit araozomp.

N 'oufen ket ober gwell, evit kloza danevell hor c'henta beaj e Kembre, eget menega amañ ar sonig a voe savet gant Taldir d'hor c'himiad.

Kimiad da Vro-Geumri.

Kenavo d'it Bro ar Varzed — ken kaer.
Bro ar C'horsez hag an Drouized ;
Da gan zo brav ha da verc'hed
Ken dudius ha Gwerc'hezed.

Kenavo d'it douar santel ; — en êr
Me 'glev son laouen an avel,
A hirvoud kimiad da gavell
Brezoned vat Bro Breiz-Izel.

F. VALLEE

*Diwez*

*Ar*

*Pennad kenta*

(1) Piketezenn, mar deo gwell ganeoc'h. *Jamezenn* a zo eur ger a Dreger, diwar ar briz-vrezoneg *jamez* « birviken ».

# EIL PENNAD

# Eñvorennou diwar va eilvet beaj

## (Eost-Du 1900)

### I. En hent adarre

KLANV GANT AN DROUG-MOR. — DEGOUEZOUT E LLANOVER. — ANNEZET E TY-UCHAF. — VA DIOU VATEZ. — KEMBRAEG AR VIBL.

Er bloaz 1900, e voen pedet gant an itron Herbert da vont da dremen eun nebeut amzer e Llanover. Ha me en hent, va-unan-penn ar wech-mañ, e dibenn miz Eost pe e deiziou kenta miz Gwengolo.

N'em eus ket dalc'het nemeur a goun eus an treizmor, nemet klañv a-walc'h e voen bet. Mor fall a oa ha gwall-stroñsadennou gant al lestr. Pa savis war gorre ar bourz, da veure, da zistana va fenn, en em gavis gant eur *miss* a c'houlennas ouzin eus va c'helou, dre m'he doa klevet, emezi, ar strivadennou a raen o tisteurel. « Emañ an Aotrou Doue, a soñjis, o talvezout d'in an taol am boa graet warlene p'am boa en em lakaet da vousc'hoarzin en eur dremen dirak dor kambr an itronezed, pa gleven anezo o c'harmi hag o tisteurel. Ha setu bremañ va zro da veza goapaet. »



Eun ehan a ris e Salisbury, hag ez is, evel warlene, da welout an iliz-veur.

En em gavis d'an abardaez en ehan *Nant y Deri,* hag ez is war droad betek Llanover, o veza n'oa ket degouezet va lizer abret a-walc'h evit ma vije bet eur c'harr ouz va gortoz. Ar wech-mañ e ris va annez e *Ty Uchaf,* e kambrou Carnhuanawg a oa bet roet d'in gant an itron Herbert. Eus va c'hambr em boa eur gwel dudius war gwez hir, war letonennou ledan ha glas-dispar al liorz. Ha bemdez, kent tarz an heol, e tigoren frank va frenestr da dañva gouyender ar beure.

Diou vatez a oa oc'h ober war va zro: unan goz anvet Catrin Evans, hag unan yaouank, Sara Evans. An hini goz a oa ganti gwiskamant ar C'hembreadezed gwechall, boned lien war he fenn, ha warnañ, e-lec'h an tog kern-uhel, evel ma oa kaer an amzer, e lakae Catrin eun tog plouz. Diaes-diaes e oa da intent dre ma oa dizesk ha ne ouie nemet eur c'hembraeg trefoet. Sara, en eneb, a oa bet er skol hag a gomze « kembraeg ar Vibl », da lavarout eo kembraeg al lennegez. Ouspenn-se, ez oa anezi eur ganerez eus ar gwella. Eun dudi ez oa, diouz ar beure, pa gempenne an ti, he selaou o kana kantikou ha kanaouennou ar Vro. Desket mat e oant an eil hag eben war ar Skritur-Sakr ha war pep poent eus ar gredenn gristen. Miret em eus en eñvor eus Sara eul levrig, ennañ eun diverradur eus ar feiz, he doa desket Sara dindan eñvor. Alies e tistage d'in pennadou a-bez eus he levr e-keit ha ma heulien war ar skritur, hag evel-se e tesken ganti an doare da zistaga reiz.

# Al labour-douar e Kembre

GOUEL AR PEURZOURN. — EUR SELL OUZ DOARE AL LABOUR-DOUAR E KEMBRE. — AR MAGA DENVED. — AN EOST-FOENN. — AN ED. — AN ARAT

P'en em gavis e Llanover, edod o lida gouel ar peurzourn: *Cynhaeaf* e kembraeg (a vez distaget *keunhaiav*). Hogen, e Breiz, bremañ, ez ankounac'homp betek re trugarekaat Doue evit e vadeleziou, hag e tro ar peurzourn ganeomp en eur seurt fest ar gwadegennou. Kembreiz, tud a bedenn ma 'z int, a ra eus o *cynhaeaf* eur gouel a bedenn dreist-holl. An holl a-unan a gemer perz el lidou-se hag e vez kempennet gant bannielou ha bleuniou an holl diez er c'heriadennou war ar maez. Er chapeliou eo e tremen ar gouel e-kreiz ar c'han hag al lennaduriou kristen, himnou a drugarez ha meuleudiou da Zoue.

Ha koulskoude n'o devez ket kement a lec'h ha ni, Breiziz, da drugarekaat Doue, o veza m'eo treut a-walc'h an eostou a veder e Kembre. War ar meneziou n'eus nemet brugeier ha douarou fraost e-lec'h e vager deñved a vandennadou bras. Evit o gloan eo o saver. D'o gwaskedi ez eus kledouriou e-kreiz ar brugeier ha d'o mesa kon-deñved gell, bras, heñvel ouz bleizi. Pep perc'henn a verk e zeñved gant eun trouc'h dioutañ e-unan en o diskouarn. En traoniennou ez eus foenn e-leiz. An eost-foenn eo puilha eost Bro-Gembre. Da vare an eost-foenn, e verv ar vro a-bez gant al labour, labour *lladd-gwair* evel ma leve-



ront (1). Eur wech trouc'het, e vez graet berniou bras, a anvont evel e galleg *tas*, uhel evel tiez, ha warno, d'o mirout er goañv, eun doenn houarn-gwenn.

Nebeut a zouar a vez lakaet dindan ed. Ha c'hoaz, daoust ma 'z eo Breiz-Veur bro an araokaat, ne gredan ket o dije ijinou da labourat douar heñvel ouz hor re. Ha souezet e voen o welout n'anavezont ket zoken e Kembre ar C'hreisteiz ano an alar. *Gwydd* eo ar ger a reont eus eur seurt klao pounner heñvel ouz hon eler koz nemet houarn-holl ez eo. E lec'h ebet a Vreiz-Veur n'em eus gwelet a eler-brabant, hag en Iwerzon em eus ranket ober eun tres eus ar benveg d'am mignon Rafferty n'en doa klevet kel ebet anezañ, hag heñ unan eus renerien ar re a bled gant pinvidigez ha labour ar vro.

FRANKIZOURIEN HA MIROURIEN. — AR BREZEL OUZ AR VOERIEN. — AR MOUEZIADEGOU: E KERDIZ, E LLANOVER, EN AMLOUC'H. — MELEGANEZED AMLOUC'H.

Klañv edo an itron Herbert d'ar c'houlz-se ha n'em eus ket he gwelet nemeur. Gant-se, va holl amzer a lakis da redek ar vro.

Er bloaz-se e oa moueziadeg e Kembre, da envel kannaded. E Breiz-Veur n'eus nemet daou du bras a bolitikerez: *rhyddfrydwyr* ha *cadwriaethwyr*, da lavarout eo « frankizourien » ha « mirourien ». Ar re-mañ a oa a-du gant ar brezel a raed ouz Boerien Kreisteiz an Afrik, e-lec'h e oa ar frankizourien a-enep. Ha tommtre e oa ar rendael evel ma c'hellit kredi. Pa veajed en tren, ne weled nemet dimezelled goloet darn anezo a

seizennou glas, liou ar virourien, ar re all a seizennou ruz, liou ar frankizourien. An holl war ar maez, e Kembre, a oa a-du gant ar frankizourien (2).

Eun dudi e voe ganen heulia ar voueziadeg. O veza ne vez ket graet en hevelep deiz dre ar Vro, e c'helled mont a lec'h da lec'h ha gwelout evel-se doare an traou, ken e kêr, ken war ar maez. Da genta, ez is e Kêrdiz, e-lec'h e voen degemeret mat gant va mignon Cochfarf a oa e penn ar frankizourien, hag heñ barner-a-beoc'h koulskoude. Nemet muioc'h a frankiz a lezer gant an dud-e-karg e Breiz-Veur eget amañ. Kemeret e voen gantañ, kerkent ha diskennet eus an tren, en eur c'harr d'ober tro ar bureviou-mouezia. E kement korn a Gêrdiz o doa ar frankizourien bureviou ha tud savet ganto da gelenn ar vouezierien. Ouspenn-se, e kement liorz voutin ha leurenn-gêr, e oa savet chafodou uhel gant an daou du. Re ar virourien a weled a-bell, goloet ma oant a vannielou ruz a Vro-Saoz, en-dro d'ezo bandennou sonerien-kouevr ha taboulinerien o c'hoari toniou-brezel. Chafodou ar frankizourien a rae nebeutoc'h a drouz. Prezegerien dreist-holl a oa ganto. Koun am eus e rankis chom diwezat en noz war al *llwyfan*, en enoriou, poan d'in o venel dihun, ken skuiz ha m'edon, o selaou prezegennou helavar e kembraeg hag e saozneg, gant bommou bras diwar ar Vibl a-enep d'ar brezel. D'an deiz war-lerc'h, evit va dic'haoui, o veza ma chome an trec'h gant tu ar frankizourien, e welis eur fest eus ar brava gant frankizourien o tibuna dre ar straedou, ha, da noz, Kêrdiz a-bez sklerijennet-holl e liou ruz gant miliadou a daniou-Bengal ruz a losked a-hed ar straedou.

O tistrei eus Kêrdiz, e ris an hent gant eur bern *misses* seizennet-holl a c'hlas hag a oa o labourat, evel



em eus klevet, evit tu ar brezel. O tiskenn e porz-houarn *Nant y Deri*, e welis dirazoun evel eur mor a vannielou glas. Eur perc'henn bras eus ar vro eo a ziskoueze dre se e vennad. E Llannover, ez is da vale war ar maez, hag en em gavis gant paotred an daou du, darn war droad, re all war gezeg-houarn, oc'h embann pep-hini e varc'hadourez. Koun am eus e klevis gourc'hemennou eur strollad eus ar baotred-se am c'hemeras evit eur mirour gredus, rak o vont kuit eus liorz Llanover, en eur dremen dirak an dervenn, em boa kutuilhet ha kaset ganin eur bokedig bleuniou piz c'houez-vat, ha da gredi ez eo ez oa glas ar bleuniou-se.

War a welen, nebeut e krede en em ziskouez ar frankizourien dre zoujañs ouz an itron Herbert, ar c'horonal Ivor Herbert, he mab, hag ar berc'henned vras all a-du gant ar Rouanez. Hogen, dre va mignon Madoĝ Môn, e ouien e oant holl oc'h aoza rei o moueziou a-enep d'ar brezel. Evel-se e c'hoarvezas. D'an noz, e *Ty Uchaf*, edo o preja ganen eun dimezell a Vro-Saos, eur Saozez penn-kil-ha-troad, anezi eur virourez touet (3). Seizennou glas a oa en-dro d'ezi pa azezas ouz taol, ha setu hor matez, Sara, o tegouezout gant ar soubenn en eur c'hoarzin a-bouez he fenn. Eun nebeut deiziou a oa, Sara a wiske ouz he c'horfenn seizennou ruz evit ober an heg ouz an dimezell saoz, na blije tamm ebet d'ezi. Kerkent ha degouezet er sal, en em lakeas da youc'hal: « *Y mwyaf rhif genym!* ar muia moueziou ganemp! » Trei a ris ar c'homzou d'am Saozezig a chomas mouzet ouzin e-pad an holl bred.

Peurc'hraet ar voueziadeg e Llanover, ez is en hanternoz, en enez Vôn, da welout an tad Trebaol e Kêrgenbi (*Caergybi*, 4), ha, goude-se, en Amlouc'h

(*Amlwch*), e ti va mignon Johnson. Eno edo mouezia-deg adarre. Ha prezegennou evel e Kêrdiz. Hogen ne gleved nemet kembraeg. « N'eus nemet eun den ha na gomz ket kembraeg en Amlouc'h, a lavaras d'in Johnson eun deiz. Hemañ an hini eo ». Hag e welis o tremen eun ofiser-maltouter karget eus gwardoniez an aodou. Eur vodadenn vras a voe graet da noz en Amlouc'h. Evel e Kêrdiz, en em gaven war al *llwyfan* o selaou ar prezegennou, nemet, amañ, n'em boa ket c'hoant kousket, rak kembraeg rik, ha neket saozneg, eo a gleven. Eun droad, e tegouezas d'an danvez-kannad, e-kreiz eur brezegenn kembraek, leuskel daou c'her saoznek: *Army and Navy* « an arme hag al listri-brezel ». Raktal e klevas kroz ha kentel. Eur vouez a savas a-greiz an engroez evit degas koun d'an aotrou kannad e oa e kembraeg geriou evit lavarout kemendall.

Goude ar brezegenn e rankis, kent distrei da *Glan y don* « Glann an donn » (hennez a oa ano ti Johnson). mont da gemerout eun tasad te e ti eur medisin eus kêr. Eun degemer eus ar gwella a reas d'in hag em boe adarre an dudi da glevout kembraeg, ha nemet kembraeg, gant an holl. Merc'h ar medisin, eur wir Gembreadez evel he zad, a oa eur skouer dispar eus braventez meleganezed gouenn an Hanternoz. An neuz-ouenn-se a weler stank a-walc'h c'hoaz en Amlouc'h betek e-touez merc'hed ar besketaerien. Bez 'ez eus, e-kichen *Glan y don*, eur geriadennig a besketaerien, d'ezi eun ano kembraek n'em eus ket dalc'het koun anezañ, dic'hallus d'eur Saoz hen distaga en abeg d'al lies *ll* a zo ennañ (5). Dre-se o deus ar Saozon divadezet al lec'h-se ha graet *Brown Rock* anezañ. Eno eo em eus



gwelet meleganezed bras o tegas d'in evel eun damskeud eus an Hen-geltezed, gwechall-goz (6).

## IV. Va beaj e Kembre

SHREWSBURY. — THE WREKLIN. — CHESTER. — AOD HANTERNOZ KEMBRE. — COLWYN BAY. — PONTOU BRAS AR MENAI. — BIOU ENEZ VON HA MANTELL O MESAERIEN. — AN TAD TREBAOL.

An hent-houarn a gemerer da vont da Gembre an Hanternoz a dremen dre ar gevrenn a Vro-Saoz a zo stok ouz Bro-Geumri. Konteleziou Bro-Saoz a dreuzer evel-se eo ar re anvet *Herefordshire, Shropshire* ha *Chestershire*. An hent-houarn a vez graet *Cambrian* anezañ, ha brudet eo evit gorregez e dreniou.

Dre veur a gêr e tremenan: Hereford, Leominster, Ludlow, Shrewsbury. O anoiou kembraek a zo *Henffordd, Llanllieni, Llwydlo, Pengwern*. Hereford a zo brudet dre he sistr, Leominster dre he marc'had, Ludlow dre he c'hastell ha Shrewsbury dre ma 'z eo kêr c'henidik Darwin, an naturour hollvrudet. E Hereford e treuz-an stêr Wy hag e Shrewsbury stêr Havren (7): an eil hag eben a darz o mammenn e meneziou Kembre a welan ar c'hribennou anezo en dremmwel, en tu kleiz d'in. Hereford a zo eur c'hroaz hent a bouez bras er rouedad hentou-houarn a zo stignet war ar rann-se a Vreiz-Veur; pemp linenn a zeu d'en em groazia enni ha da gemmeska o bannou dir en he forz-houarn bras-meurbet. Pengwern, pelloc'h en hanternoz, a zo brudet en eun doare all. En he c'hichen, e kember stêriou Ha-

vren ha Tamar, e-tal eur run anvet *the Wrekin*, tostik-tost d'eur gêriadennig dister a reer anezi Wroxester, en em gav al lec'h ma oa gwechall Virokunion, unan eus brasa kêriou Breiz-Veur da vare ar Romaned. He moger-dro he doa pemp kilometrad hed ha kelc'hiet e oa ganti eur gorread-douar diou wech brasoc'h eget an hini a oa dindan tiez Londinion (Londrez bremañ). E Virokunion e teue da geja darn eus ar penna hentou bras pavezet savet gant ar Romaned e Breiz-Veur. Ne van ken nemeur a dra eus an holl vrasteriou-se. Roudou al leur-gêr pe *forum*, ar goariva hag ar c'helc'hva a weler c'hoaz, koulskoude.

Ar c'heltiegour kembreat gouiziek Sir John Rhys en deus savet eur pennad-labour dudius-kenañ da lenn azivout Virokunion hag ar vro tro-dro (8). ***Din-lle Urecon*** e oa, hervezañ, ano ar Wrekin er Grenn-amzer, hag an ano-se, a gaver war ar *Red Book of Hergest* (XIV[vet] kantved), a vije, gouez d'ezañ, troidigez kembraek eun ano hengeltiek ***Lugudunon Virokunon***. ***Virokunon*** a zo tro-c'henel lies *viroku* « gourgi », da lavarout eo « ki-gwardonia an dud », « ki-diwaller an dud ». Kemeret e vije bet al lesano-brezel-se gant ar rummad Kerneviz (*Cornavii*) a oa bet fiziet enno gant ar Romaned gwardoniez ar c'horn-se a VreizVeur (9). Rak, evel ouzoc'h, soudardelaet ez oa bet en o fez gant ar Romaned meuriadou breizat a zo (Kerneviz en o zouez) ha karget da ziwall an enez ouz ar C'hermaned. Ar meuriadou breizat soudardelaet-se eus kreisteiz an enezenn end-eeun a roas ar muia a enbroerien d'an Arvorig er 5-vet kantved. Diwar se e c'heller meiza spered brezelgar ha temz-korf gourennel saverien Breiz-Vihan ha fazi bras an dud a vremañ a daolenn d'eomp hon tadou-koz evel kouerien abaf hag aonik



o treiza ar mor dindan renadur o beleien. Deuet eo ar Sent koz war-lerc'h ar vrezelidi, er 6-vet kantved, eus a Gembre dreist-holl, galvet gant an diouer a veleien o doa diskennidi o c'henvroiz divroet (10).

Ar reoliadur a oa bet savet gant ar Romaned evit difenn Breiz-Veur ouz ar C'hermaned, a zo bet kemeret en hon amzer gant renerien Bro-Aostria pa fellas d'ezo gwarezi o harzou diouz ar c'hreisteiz ouz argadennou an Durked. Soudardela holl Slaved an harzou-se o deus graet. War vevennou-difenn Impalaerded Aostria (11), pep gwaz a oa soudard eus e gavell d'e vez, ha diherezet e oa ar merc'hed pa na briedent ket gant soudarded (12).

O veza n'eo ket herrek an tren ha ma paouez e kement diskenn a zo en hent, em eus amzer da vont da eva eur bannac'h te pe c'hoaz eur werennad laez e tiezdebri ar porziou-houarn. War hentou-houarn Kembre, e weler boutailhou houarn bras leun a laez kerc'het aziwar ar maez d'ar c'hêriou-bras, hag evit pevar gwenneg e c'heller kaout eur werennad laez eus ar gwella.

Stlejerezed an treniou amañ, war linenn ar C'hambrian, a zo gell-chokollad o liou. E Breiz-Veur, e vez dishañvalet ar c'hompagnuneziou hent-houarn dre liou o stlejerezed. Re ar South-Western a zo liou gwer (13). Re ar *C'haledonian*, evit Bro-Skoz, glas-mor. Hag all. E trede klas e veajen peurliesa. An dud en em gaver ganto e kombodou trede klas kirri hent-houarn Breiz-Veur a vez dereat-tre, ha ne weler ket en o zouez a vezvierien o vutunat, o tufa, pe... o tisteurel e pep lec'h evel war hol linennou a Vreiz.

E Chester (*Caer* e kembraeg, 14) em eus amzer d'ober eun dro-vale dre gêr a zo koant gant henvogeriou en-dro d'ezi aet da valiou (15), gant darn eus he straedou koz

kleuzet er roc'h veo, hag ar riblenn uhel, en daou du anezo, o tremen dindan gwaregou e-tal an tiez. Pa zistroan da adkemer an tren, e tremenan dre eur vali vras ha ledan, enni peuliou uhel evit an tredan. Staliou kaer a bep tu. En unan eus ar staliou-se, e welan torziou bras keuz melen ha me o vont e-barz da c'houlenn eun tamm d'ober va beaj. Ha souezenn am eus! A gave d'in e oa keuz n'oa nemet madigou sukr. Ha me *keuziet* koulskoude! Rak blaz keuz melen brudet kêr Chester em boa dalc'het koun anezañ abaoe va bugaleerez. Goude brezel 1870-1871, va zad, eur Montroulezad anezañ, aon d'ezañ rak ar geraouegez a oa da zouja goude dismantrou bras hag ar reveulzi a oa bet da heul (16), en doa feurmet eul lestr ha graet degas d'ezañ, dre eur c'habiten a vor eus a Vontroulez, eul lestrad pourveziou eus Breiz-Veur, en o zouez torziou keuz Chester.

Etre Queen 's Ferry ha Mostyn, ez a an hent-houarn a-hed aber an Dourdoue (17),, d'ezi meur a gilometrad ledander, ha goude Mostyn betek enez Vôn a-hed glann ar mor. Tremen a reomp dre gêriou Fflint, Treffynnon (18), Rhyl, Abergele, Aberconwy (19), Bangor. Kaer eo da welout ar rann-se a Gembre. Diouz an tu dehou, ar mor. Amañ hag ahont, kastellou bras eus ar Grennamzer evel hini Aberconwy ha pelloc'h, er c'hornog, hini Kêrnarvon (20). Diouz an tu kleiz, e weler meneziou, hag, a-us d'ezo, pa zenesaer ouz Kêrnarvon, kribenn ar Wezva, Menez santel Bro-Gembre, Menez an Awen evit ar Varzed a ya, meur a hini anezo, e pirc'hirinerez war e gribenn (21). N'oun ket souezet e vije ken brudet-se gant Kembreiz, rak diaes e vez gwelout eun arvest ken leun a veurded.

War an aod hanternoz-se a Gembre, diou wech kaer



dre ma kaver ennañ en eur gichen diou gened ha na vezont ket alies unanet, kened ar mor ha kened ar menez, ez eus eun traez brudet, e-touez ar Saozon a zered ennañ a-vagadou: *Colwyn Bay*. Pa dremenan ebiou, n'eus den warnañ, hogen ne weler nemet re an doare m'o deus ar Saozon distreset al lec'h-se a oa eus ar brava en e stumm-natur. Eur vali hir, heñvel ouz eur boulouard Londrez, terdouaret ha sklerijennou-tredan hed-ha-hed, a gas bremañ d'eun ti-c'hoari evel ar re a anver *casino* e Bro-C'hall. Hemañ a zo savet war beuliou e penn eur c'hae houarn a ya pell er mor.

Eur pennad goude Colwyn, e tegouez hon tren gant eur pont korzennek, en daou benn anezañ touriou-mañsonerez kranellet o lein. Dre ar pont-se ez a an tren en tu-hont da aber stêr Conwy. Eur pont-orjal evit ar c'hirri hag an droadeien a zo e-kichen. Treuzet ganeomp ar stêr, e tremenomp ouz troad mogeriou kreñv hag uhel kastell koz Aberconwy.

Goude tremen Bangor, ec'h en em zistag diouz hol linenn, a-gleiz d'eomp, al linenn a ya da Gêrnarvon, hag e tegouezomp war wel ar pont meur a ra anezañ ar Saozon *Britannia Tube*. Houarn-holl, nemet ar pikolou pilierou karrezennek m'eo harpet warno, ec'h en em astenn ar pont-se a-us da zour sioul ar Menai, ar vrec'h-vor a zisrann Breiz-Veur diouz enez Vôn. Gant an ijiner Brunel, an hini a grouas al lestr treuzatlantek brudet *Great-Eastern* (22), ez eo bet graet. Pa zenesaer outañ, dre en em lakaat ouz unan eus ar prenestrou a zo en tu dehou d'an tren, e weler abell, e toull ar pont, daou leon, unan a bep tu, kizellet e maen-benerez, evel evit e ziwall. Evel pont hent-houarn Aberconwy, ez eo pont meur Britannia e doare

eur gorzenn pe eun duellenn vras-divent. En eur dremen warnañ, e c'heller gwelout eur mell pont all, eur pont orjal hennez, o treuzi ar Menai eun tamm uheloc'h war an tu dehou. Taoliou-micher ijinerez mabden eo an eil pont hag egile pa sav al leurenn anezo betek tremen tregont metrad a-us da c'horre an dour er reverziou brasa.

(*Da genderc'hel*).

F. VALLEE.

## NOTENNOU

(1) *Gwair* a vez graet eus ar foenn glas war droad, ha *ffwgn* eus ar foenn nevez-vedet. E kembraeg e vez lavaret « laza foenn » e-lec'h « trouc'ha foenn ».

(2) Ar spered a frankiz à zo bet a-holl-viskoaz hag a dalc'h da veza spered ar Gelted. Klevit kentoc'h ar pez a lavar Bro-Skoz dre ziweuz Barbour ha Breiz dre re Gwilherm a Sant-Andre:

A! fredome is a noble thing!
Fredome mayss man to haiff liking.
Fredome all solace to man giffis.
He levys atess that frely levys!
A noble hart may haiff nane ess
Na ellys nocht that may him pless
Gyf fredome fail he.

« Haelat tra ar frankiz! Ar frankiz a ra d'an den karout ar vuhez. Ar frankiz e frealz e pep reuz. Evurus e vev e frankiz! N'oufe eur galon uhel kaout na levenez na



gwalc'h ebet d'e vennadou, mar bez diank d'ezañ ar frankiz « (Barbour XIVvet kantved).

Car liberté est délectable,
Et belle et bonne et profitable;
Pour ce chacun la désiroit
Garder très bien: c'étoit leur droit!
De servitude avoient horrour
Quand ils véoient trétout entour
Comment en France elle régnoit,
Foul estoit qui paour n'en avoit!

« Rak frankiz a zo dudius, — Ha kaer ha mat ha gounidus; — Gant-se, an holl a c'hoantae — He mirout mat: o gwir e voe! — Ouz skavelez o devoa euz — Pa welent tro-war-dro he reuz, — Penaos e Bro-C'hall e rene, — Diskiant neb outi na heugfe! » (Gwilherm a Sant-Andre, 1379).

Ha Yan a Vontfort, p'edo Sant-Malon dalc'het gant ar C'hallaoued, dirak an dudjentil a Vreiz e Dinam, an navet a Eost 1379, a c'harm:

« Eur souez ma 'z int rankles! N'hellont kaout o gwalc'h a aour hag a arc'hant. En em deurel a reont war hor Breiz evit laerez diganeomp hor madou hag hol leveou hon eus perc'hennet bepred, a-drugarez Doue, e peoc'h. Ha c'hoaz n'eo ket a-walc'h! Hor mez a vennont bremañ!... Hogen, digabestr omp bet a-viskoaz ha pa 'n em gevredfe ar bed-holl da waska hor frankiz e ouezimp he difenn kalonek ha gant skoazell Doue he mirout ».

*Breiz Atao*, 1a Ebrel 1924, p. 418; Mae 1926, p. 683.

(3) Deuet e oa war goulenn an itron Herbert da veza sekretourez d'ezi evit renka diellou, kelaouennou, lizeriou, paperennou a bep seurt hag a bouez bras diwar-benn an istor he doa en he levraoueg. Darn eus ar paperennou-se a denne, a gredan, da unan eus mibien an itron Herbert en doa bet eur garg bennak er c'hannaduriou. Labourat a-hed an deiz a rae ar Saozez el levraoueg, oc'h adskriva paperennou-zo gant eur skriverez Remington.

(4) *Caergybi* a vez graet *Holyhead* anezi gant ar Saozon. Môn a zo *Anglesey* hec'h ano e saozneg.

(5) An *ll* kembraek a zo eun *l* c'houezadennet.

(6) Keñveria Giraldus Cambrensis, *Historical Works*, mouladur T. Wright. London, 1887, p. 433 (*the Itinerary through Wales*, II, 4).

(7) *Hafren* e kembraeg, *Severn* e saozneg.

(8) *All around the Wrekin* a zo ano ar pennad-studi-se a zo bet moulet war XXIvet levrenn ar gelc'hgelaouenn *Y Cymmrodor*. Eun displegadenn eus labour Rhys a zo bet embannet gant D'Arbois de Jubainville war *Rev. celt.* 1910, pp. 112-4.

(9) Gant Breiziz hag Iwerzonig gwechall. « Ki » a veze eun ano meulus roet d'eur c'hadour pe d'eur brezelour-meur. Eus ar bri douget d'ar c'hi gant ar Gelted koz, e teu an anoiou-gwazed ker stank e Breiz-Vihan: *Maengi*, *Tangi*, *Maelgi*, *Pirgi*, *Anaogi*, *Gourgi*, hag all.

(10) J. Loth, *Rev. celt.* 1909 pp. 396-400.

(11) Lakaat e kemm al *Littus saxonicum* e Breiz-Veur da vare ar Romaned.

(12) Lenn G. Perrot, *Chez les Slaves du Sud*, war *Tour du Monde*, 1870-1871. Keñveria F. Sagot, *la Bretagne romaine*, Paris, 1911, pp. 213-32; J. Loth, *Rev. celt.* 1914, pp. 109-14; 1902, pp. 205-6. An Aerouant Ruz (*Draig Goch*), a weler war banniel hag ardameziou Kembre, a zo an *Draco*, an arouezinti-vrezel a veze douget dirak renerien-armeou Breiz-Veur, er marevez kelt-ha-roman, Rhys, *Celtic Britain*, pevare mouladur, London, 1908, p. 136.

(13) *South-Western Railway* « Hent-houarn ar Mervent » a zo en dalc'h anezañ liennou London-Southampton, London-Reading ha London-Epsom.

(14) Da lavarout eo « Kêr » e brezoneg. Digant Brezoned eus ar c'horn-se a Vreiz-Veur eo, moarvat, he deus bet enez Gêrveur, e Breiz-Izel, an ano m'eo deuet da veza anavezet. Hec'h ano hen-geltiek, *Vidilis*, aet da *Guezel*, *Gouezel* e krennvrezoneg, a zo bet ankounac'haet a-grenn gant ar Wenedourien.

(15) Diwar ar baliou-se, sav-diskenn ganto, en deus an den eur gwel dudius war gêr, hec'h ilizou, ar maeziou tro-dro ha kammdroennou ar stêr drezo. En dremmwel, e tu ar c'hornog, e weler, glasaet-holl gant ar pellder, aradennadou-meneziou

(16) Ar Gumun (meurz-mae 1871).



(17) *Dyfrdwy* e kembraeg, *Dee* e saozneg, *Dêva* e hengeltieg. Stêr Chester an hini eo.

(18) *Holywell* e saozneg.

(19) *Conway* gant ar Saozon, *Konovion* e hengeltieg.

(20) *Caernarfon* e kembraeg, *Carnarvon* e saozneg.

(21) *Snowdon* a vez graet eus ar Wezva gant ar Saozon.

(22) Moret e voe ar *Great-Eastern* e 1852 ha manet pell amzer brasa lestr ar bed ha pennober ar saverez-listri. 210 m. hed e oa war 25 m. 30 lec'hed (36 m. 650 o lakaat e-barz ledander baledou an diou rod). 28500 tonnel a zilec'hie ha 10000 a dreizidi a c'helle da zougen. Eul lestr dre dan e oa war rodou ha war rod-viñs, gant c'houec'h gwern ha pemp siminal, daou en araok da valedou an diou rod da zivogeda stlejerez ar rodou ha tri war-dreñv da zivogeda stlejerez ar viñs, d'ezo pep a 30 m. 50 uhelder. Eus ar c'houec'h gwern, teir a oa graet e follennou houarn rinvedet, hag uheloc'h eget touriou Itron Varia Baris e save ar wern vras. Kouc'h al lestr, houarn-holl, a oa adkouc'het en e ziabarz ha rannet e trizek kombod, etrezo speurennou didreuzus d'an dour. Dek mil tonnellad houarn ha tri milion a rinvedou a oa aet d'e sevel. Stlejerez ar rodou, d'ezi 1000 a gezeg-nerz, a oa ouz hec'h ober peder sailh luskellus, treuz 2 m. 26 da bep hini ha koublet daou-ha-daou; 4 m. 27 e oa hentad o brec'hiou o vont, kuit a goubl, war-eeun da gambliou an ahel-bras. Tenn an aezenn-dour a oa 20 livr dre veudad pe dost, war-dro eur c'hilo 76 dre santimetr karrez pe eur pouez-aer ha diou drederenn. Gorread-tomma ar peder c'haoter a-gevret a oa anezo 780 m. karrez. Trei a c'helle an ahel-bras e doare d'ober 12 tro-rod dre vunutenn. 4 metr ledander e oa elvennou ar rodou hag ar re-mañ a oe d'ezo 53 zroad treuz war 166 troad tro hag eur pouez a 90 tonnell.

Luskerez ar rod-viñs a oa war beder sailh diluskell laknet war blaen ha tal-ouz-tal a-zaouou, ar brec'hiou diouto stag war-eeun ouz ahel ar rod-viñs. Gant ar c'has eus aezenn-dour he c'houec'h kaoter, 1175 metr-karrez ar gorread-tomma anezo, e troe ar rod-viñs, d'ezi 60 tonnell-pouez, d'eun herrder a 48 tro dre vunutenn.

Ar gwan er mell-lestr-se, ar c'hosa eus listri-leviatan ar verdeadurez-vremañ, e oa e ijinou-kefluska re skort o nez diouz e vent.

# Skrapadeg Saoud Koualnge

(KENDALC'H)

*I. — Ailill, roue Bro-Gonnac'ht, hag e wreg Mev a ziviz en o gwele da c'houzout pehini anezo eo ar pinvidika.*

*II. — Niveret madou Ailill ha madou Mev, kevatal int kavet. Nemet Ailill en deus ouspenn eun taro burzudus, anvet ar Gwenngornieg.*

*III. — Mab Rot ar reder a zo kaset gant Mev da c'houlenn digantañ Gelleg Koualnge, e daro burzudus, par d'ar Gwenngornieg. Dare a asant da gentañ, hogen antronoz ez a kounnar ennañ hag e nac'h rei e daro da gannad Mev.*

## IV. — AN DASTUMADEG E KROUAC'HAN.

*Gwazed Konnac'ht a zo dastumet war c'hourc'hemenn Mev e Krouac'han.*

Mev a gasas rederien davet ar Mane da ober d'ezo dont e Krouac'han. Seiz a oa anezo: Mane Mammheñvel, Mane Tadheñvel, Mane Pak-an-Holl, Mane Kuñv-Sentus, Mane Bras-Sentus, Mane Bihan-Sentus, Mane Teodek.



Rederien all a voe kaset davet mibien Vaga: Kenta mab Maga, Skedus mab Maga, Mab ar C'harr mab Maga, Saouzanet mab Maga, Labous mab Maga, Mibin mab Maga, Taer mab Maga. Dont a rejont, ganto tregont kant-brezelour.

Rederien all a yeas da gaout Kormag an Harluad mab Konor, Fergus mab Roeg, hag e teujont, ganto tregont kant-brezelour.

Ar c'henta strollad: trouc'het o bleo, en o zro mantilli gwer gant spilhou arc'hant, tonegou neud aour war o c'hroc'hen, broudet aour ruz, klezeier dournellet-gwenn, gant gwardou arc'hant.

— Ha Kormag ez eo? eme an holl.

— N'eo ket! a lavaras Mev.

An eil strollad: nevez-trouc'het o bleo, mantilli glas-du en o zro, tonegou gwenn-kann war o c'hroc'hen, klezeier dournellet-aour, gant gwardou arc'hant.

— Ha Kormag ez eo? eme an holl.

— N'eo ket! a lavaras Mev.

An eil strollad: nevez-trouc'het o bleo, mantilli glas-du en o zro, tonegou gwenn-kann war o c'hroc'hen, klezeier dournellet-aour, gant gwardou arc'hant.

— Ha Kormag ez eo? eme an holl.

— N'eo ket! a lavaras Mev.

An trede strollad: o bleo a-fuilh war o diskoaz, mantilli moug kinklet-holl en o zro, spilhou aour war o bruched, tonegou seiz hir kaer, o tiskenn betek kreiz o divesker. Ha sevel ha gouziza o zreid holl a-gevret.

— Ha Kormag ez eo? eme an holl.

— Hag ez co! a lavaras Mev.

Kampa a rejont en noz-se. En doare ma voe tan ha moged e-leiz etre pevar roudouz Ae: roudouz Moga, roudouz Berkna, roudouz Slisen, roudouz Koltna. E-pad diou sizun e chomjont e kreñvlec'h Krouac'han, oc'h eva, oc'h ebatal hag o c'hoari, evit ma tiskouezje beza aesoc'h d'ezo o ergerzadeg hag o arsailhadeg da zont.

Neuze, Mev a lavaras d'he blenier-karr sterna he c'hezeg d'ezi, evit mont da gavout he drouiz, da c'houzout petra a c'hoarvezje.

## V. — FEDELM AN DIOUGANEREZ.

*Goude beza gwelet he drouiz, e tegouez Mev gant Fedelm an diouganerez, a ziougan d'ezi ar pez he devo da c'houzañv a-berz hec'h enebour Kouc'houlan.*

Pa zegouezas Mev el lec'h ma edo an drouiz, e c'houlennas outañ petra a ouie a-zivout an amzer-dazont.

— Kalz tud, emezi, a zo aet hizio diouz o c'herent hag o c'heneiled, diouz o douar hag o bro, diouz o zadou hag o mammou. Ma ne zeuont ket en-dro yac'h ha dic'hloaz, warnoun e kouezo o huanadou hag o c'hunujennou. Den, evelato, ne da kuit, ha den ne chom, a vefe keroc'h d'imp egedomp-ni hon-unan. Lavar d'imp eta ha dont a raimp en-dro pe get.

— Ne vern piou bennak na zeuy ket en-dro, eme an drouiz, evidout-te, dont a ri.

Ar blenier a lakaas ar c'harr da drei neuze, hag o sellout en a-dreñv, e verzas Mev eun dra souezus. Edo eur vaouez en he sav war walenn eur c'harr o tenesaat, ha setu penaos e oa: o kenwea neudennou; eur werzid orjal, d'ezi seiz gwrimenn aour ruz, en he dourn dehou; eur vantell wer brizellet en-dro d'ezi; eur spilhenn vras penn-teo o staga he mantell war hec'h askre. Livrin kenedek e oa he dremm, glas c'hoarzus he daoulagad, ruz moan he diweuz, lintrus perlezheñvel he dent; lavaret ez pije e oa bet leuniet he fenn gant perlez a varradou; kouralheñvel he muzellou; ken flour ha kerdin eun delenn o skiltra dindan dourn eur soner gouiziek son c'houek he mouez hag he c'homzou kaer; ken gwenn hag an erc'h kouezet e-pad an noz sked he c'horf hag he c'hroc'hen en diavaez d'he dilhad; gwenn-kann moan he daoudroad; moug hec'h ivinou, lufret, krennet ar beg anezo; melen-alaouret hir he bleo; teir flez oc'h ober an dro d'he fenn; eur blez all o teurel skeud war gofou he divesker.

Ma sellas Mev outi.

— Petra emaout oc'h ober amañ, va merc'h? emezi.

— Labourat d'az trec'h ha d'az kounid, eme ar vaouez, dre strolla ha dre zastum en-dro d'it ar peder rannvro a Iwerzon a-benn skrapadeg saoud Koualnge.

— Perak e rez se evidoun? a lavaras Mev.

— Abeg am eus, eme ar vaouez. Kemeriadez oun ez ti.

— Piou em zi? a lavaras Mev.

— N'eo ket tenn da lavarout, e gwir, eme ar vaouez. Fedelm oun, diouganerez Krug Krouac'han.

— Neuze, Fedelm, diouganerez, penaos e welez hon arme?

— Ruz he gwelan, ruz he gwelan.

— Emañ Konor war wentrou en Emain (1), a lavaras Mev. Aet eo va renerien di. N'hon eus aon ebet da gaout rak an Uladed. Lavar ar wirionez, Fedelm, A Fedelm, diouganerez, penaos e welez hon arme?

— Ruz he gwelan, ruz he gwelan.

— Emañ Kuskraid Gak Mac'ha war wentrou en Enez Kuskraid. Aet eo va renerien di. N'hon eus aon ebet da gaout rak an Uladed. Lavar ar wirionez, Fedelm. A Fedelm, diouganerez, penaos e welez hon arme?

— Ruz he gwelan, ruz he gwelan.

— Emañ Eogan mab Durtac'ht war wentrou e Kastell Airtir. Aet eo va renerien di. N'hon eus aon ebet da gaout rak an Uladed. Lavar ar wirionez, Fedelm. A Fedelm, diouganerez, penaos e welez hon arme?

— Ruz he gwelan, ruz he gwelan.

— Emañ Keltc'hair mab Utec'har war wentrou en e gastell. Aet eo va renerien di. N'hon eus aon ebet da gaout rak an Uladed. Lavar ar wirionez, Fedelm. A Fedelm, diouganerez, penaos e welez hon arme?

— Ruz he gwelan, ruz he gwelan.

— Ne gredan ket eveldout. Pa vo bodet Iwerzoniz en hevelep lec'h, e savo breujou, stourmou, tabut

(1) Da heul eur valloz a oa bet taolet warno gant ar voudig Mac'ha, e ranke gwazed bro Ulad gouzañv eur wech en o buhez, e-pad pevar devez ha pemp nozvez, pe pemp devez ha peder nozvez, gwentrou ar merc'hed e poan-vugale.



ha rendael etrezo da vont holl war-raok pe a-dreñv, da roudouz ar stêr, heligenta ganto da laza eun houc'h, eur c'haro, eun demm pe eur c'had. Lavar ar wirionez, Fedelm. A Fedelm, diouganerez, penaos e welez hon arme?

— Ruz he gwelan, ruz he gwelan.

Hag e stagas da ziougana, o lavarout e teuje Kouc'houlan davet gwazed Iwerzon. Hag e reas ar ganenn-mañ:

Eur gwaz kenedus a welan,
Gloaziou war e groc'hen tener,
Sked ar c'hadour-meur war e benn,
Ha bodad an trec'h war e dal.

Seiz braoig ar gadourien vras
A welan 'kreiz e zaoulagad,
Dibourc'h pennou e izili,
Eur vantell ruz a zo gantañ.

Brezelour mat, hael e zoare,
Doujus e-keñver ar merc'hed,
Paotr yaouank ruz-livrin e jod,
Heñvel ouz eun aerouant er gad.

Ne ouzon ket piou eo ar c'hi
A Goulan, 'zo ken kaer e glod ,
Hogen gouzout a ran ervat
E vo ruz an arme drezañ.

Pevar c'hleze bihan lintrus
A welan gantañ e pep dourn,
Gouzout a ra c'hoari ganto,
Hep ket a vank, ouz an arme.

Ober a ra gant speg-ar-sac'h,
Ouspenn e gleze hag e c'hoaf,
Ar paotr eveziek, gwisket-ruz,
A laka e dreid war bep roud.

E zaou c'hoaf, dre 'n tu kleiz d'ar c'harr,
A stlap, ar furlukin-kadour;
An neuz en deus gwisket bremañ
Hep dale pell a vo kemmet.

Ez a d'ar gad; lakait evez!
Pe drubarderez a vezo.
Ho klask a ra, en emgann-daou,
Heñ, Kouc'houlan Veur mab Sualtam.

Bez' e skoio war hoc'h arme,
Ken na viot kaset da get.
Ho pennou a chomo gantañ,
Sed lavar an Diouganerez.

Gwad a redo war ho kroc'hen,
Pell e vo miret an eñvor,
Korfou trouc'het, klemvan merc'hed,
'N abeg da Gi ar Gov, m'hen gwel.

Me wel.....

An diougan, ar raklavar, kentskrid an danevell, an abeg da enklask an aozerez (1), an emziviz war ar blueg etre Ailill ha Mev e Krouac'han, setu aze ar pez a zo betek bremañ.

(*Da genderc'hel*).

(1) Kentskrid an danevell hag an abeg d'an enklask n'int ket bet moulet war Gwalarn. Moulet e vint pa vo embannet « Skrapadeg Saoud Koualnge » e stumm eul levr.

# Studi ar Yezoniez

An darn vuia eus an dud, pa gomzont eus ar yezoniez, a vez ken leun a zoujañs ha pa gomzfent eus Doue. Barnet eo bet hor skrivagnerien gant meur a unan, sklaer ha fraez: n'hon eus ket betek-hen pevar skrivagner breizat a dalv ar boan komz anezo. Biskoaz, avat, n'eo bet diskuliet talvoudegez hor yezoniez, — pe ma kavit gwell, talvoudegez hor yezonıourien o deus, a-dost pe a-bell, labouret war dachenn hor yez.

C'hoarzin a ris en deiz all, o lenn war *Breiz Atao* eur pennad, ma oa meneget ennañ eul lizer skrivet gant an Aotrou Loth (kelenner e Kelenndi Bro-C'hall, Ezel eus Ensavadur Bro-C'hall, rener *La Revue Celtique*, oberour meur a labour yezoniel ha ragistorel, ha me 'oar), — eul lizer diot bennak, — hag e lavared, arabat barn an Ao. Loth diouz al lizer-se, peogwir ez eo eur gouizieg bras, en deus graet... (gouzout pe zivinout a rit ar pez a zeue da heul).

Evidoun-me, am eus studiet en amzer dinoaz va yaouankiz, darn eus skridou an Ao. Loth, n'em eus

nemet eun dra da lavarout: gouizieg bras kement ha ma karit, hogen genaoueg bras ivez, unan eus ar vrasa genaoueien a zo bet.

E-pad eur bloavez em eus heuliet, e Paris, er skol-veur a anvont Sorbonne, kenteliou eur genaoueg all: an Ao. Vendryes. Eno war zigarez studia « Pevar Skourr ar Mabinogi », e veze strinket er pevar avel bommou brezoneg, iwerzoneg, saozneg, alamaneg, latineg, lituaneg, sanskriteg, berr-ha-berr, kement yez a zo er bed. Evit diou yez da vihana, ar brezoneg hag ar saozneg, e c'hellan lavarout n'em eus klevet hogos netra nemet sotoniou pe faziou na vijent ket bet graet gant eur bugel. Marteze, evit ar yezou all e oa gwelloc'h. N'em eus ket kredet goulenn.

Eun deiz ma n'ho po netra d'ober, ma fell d'eoc'h kaout eun tammig dudi, kemerit ne vern pe labour yezoniez a zo bet graet diwar-benn ar brezoneg (pe eur yez all). Neuze, e-lec'h lezel ar mor a ouiziegez d'ho peuzi, pesketait e-barz. Da lavarout eo, taolit m'hoc'h eus ar roued da baka siou. Eur pesketaerez burzudus a reot. Faziou, diotachou, mankou e-leiz a bep ment hag a bep seurt a lammo fresk-beo dirazoc'h. Peadra d'ober eur fritadenn a chomo war ho kalon betek ar varn diweza.

Petra eo ar yezoniez? Studi ar yezou, hep mar ebet. Ar respont-se, avat, ne dalv netra war an douar-mañ. Marteze e vo mat er Baradoz.



Petra eo ar yezoniez? Labour ar yezoniourien. Setu aze ar respont dereat evidomp Bediz war hor bern pri.

Ar yezoniourien a zo sodien peurliesa. Sotoniou a reont.

Klevit bremañ ar pez a reer en eur gentel yezoniez keltiek. An dra-mañ a ziskulian evit ar re n'o deus bet morse an eurvad da veza studier en eur skol-veur.

Digeri eul levr bennak (peurliesa n'eus ket levriou a-walc'h evit an holl) da ziskleria eur skrid brezonek, kembraek pe iwerzonek bennak.

Ha neuze: a, i, o, . . . eil derez ar wrizienn . . . indo-europeg . . . tro-c'henel . . . ou, a, i, . . . an *d* a ya da *g* e skandinaveg . . . e germaneg ivez . . . i, e, a, . . . kenveriit gant ar armeneg . . . hervez Pedersen e vefe ar ger-se amprestet diouz al latin . . . d'am meno, e vefe deut dre ar saozneg er 5-vet kantved . . . a, a, a.

Evel-se e-pad eun eur pe ouspenn.

Hag e weler an dud o tont er-maez, badaouet, — badaouet ha lorc'h enno, peogwir nag o zad nag o mamm n'o deus biskoaz gouezet e oa ar sanskriteg *ramchatska* kar d'al lituaneg *ramchitschi* ha d'an heniwerzoneg *ramchitsko*.

An dud a ya da heulia kenteliou keltiek er skolioumeur n'em eus truez ebet outo. Ne vern penaos, koll o amzer a rafent. Ha gwelloc'h eo beza azezet dirak *Banvez Bricriu* pe *Le Mirouer de la Mort* eget e korn eun davarn dirak eur werennad hini kreñv. An dud-se a zo tri rummad anezo:

a) plac'hed yaouank deut er skol-veur da zimezi.

b) kabitened koz war o leve.

k) studierien, c'hoant ganto kemer lec'h eur c'helenner keltieg kerkent ha ma varvo unan e Roazon pe e Paris.

Siouaz, e-touez an dud-se, e kaver a-wechou tud deut a-zevri da studia. Darn anezo, — piou a gredfe pegeit ez a fiziañs ar yaouankiz, — deut e spi da zeski ar brezoneg pe ar c'hembraeg.

*Notenn:* n'eus ket en amzer-mañ eur c'helenner keltieg en eur skol-veur gouest da zeski ar brezoneg d'e ziskibien. N'eus ket unan zoken a vefe gouest da drenen « Arnodenn ar Simbol ».

▼

Me a gav d'in n'eus nemedoun betek-hen he dije graet ar yezoniez vad d'ezañ, dre bellaat ac'hanoun da viken diouti. Ar yezoniez giz ar skoliou-meur, a lavaran. M'em bije karet, e-lec'h sevel *Gwalarn* ha skriva e brezoneg, e vijen chomet o suna Zeuss, ha Thurneysen ha Loth evel chewing-gum betek koueza e bugaleaj.

Savet em bije eur pikol tezenn e galleg, a vije bet degemeret gant ar meneg « enorus ». Komzet e vije bet diwar va fenn en holl gelaouennou Breiz gant doujañs vras. Ha bep tro m'em bije savet eul labour nevez e vije bet barnet gant eun nebeut rebechou hegarat ha kalz meuleudi war *La Revue Celtique* gant eur sod bennak.

▼

Hogen gwel ganin beza graet ar pez am eus graet. E-touez meur a dra all, e savin va yezoniez em



doare-me, va-unan. Talvoudusoc'h e vo kalz eget ar yezoniez all. O c'hortoz, n'em eus nemet eun ali da rei d'an holl. Ma fell d'eoc'h studia ha deski, lennit *Gwalarn:* e pep linenn anezi ez eus muioc'h a skiant hag a ouiziegez eget en holl levriou ar yezoniourien gwitibunan.

Roparz HEMON.

# Ar " Simbol "

Emañ Gwalarn o vont da sevel, war c'houlenn kalz tud, eun ober nevez: ar « Simbol ». Savet e vo diwar skouer ar « Fainne » iwerzonat. Da lavarout eo, ar « Simbol » a vo eur spilhenn-arouez, e-giz ar « Fainne », na c'hello beza douget nemet gant tud o devo gouestlet komz brezoneg etrezo, hag o devo diskouezet ouspenn ez int barrek da gomz.

Setu amañ da heul « Reoladur ar Simbol », a-unan gant eur stagadenn diwar-benn « Arnodenn ar Simbol ».



# Reoladur ar " Simbol "

## AR SIMBOL

1) Ar Simbol a zo anezañ eur spilhenn-arouez roet gant ar gelc'hgelaouenn Gwalarn, graet hervez eur stumm dibar perc'hennet gant Gwalarn nemetken.

2) Talvezout a ra ar Simbol da skigna implij ar brezoneg e-touez ar vrezonegerien.

3) Ne c'hello ar Simbol beza douget nemet gant ar re o devo sevenet an divizou da heul.

4) Da zougen ar Simbol e tleor:

a) beza ouspenn triouec'h vloaz.

b) beza sinet ha roet da Walarn an Diskleriadur-emouestla divizet izeloc'h.

c) beza degemeret digant Gwalarn an Aotre divizet izeloc'h.

## DISKLERIADUR-EMOUESTLA

5) An diskleriadur-emouestla a zo anezañ eur baperenn savet hervez ar skouer da heul:

DISKLERIADUR-EMOUESTLA

*graet gant* ......... (*kentanoiou hag ano*)
*ganet e* ........... (*kér ha bro*)
*d'* ............... (*deiziad*)
*o chom e* ......... (*chomlec'h*)

*Dre ar baperenn-mañ ec'h anavezan em eus degemeret digant Gwalarn an aotre da zougen ar spilhenn-arouez anvet ar Simbol, goude beza asantet penn-da-benn d'ar reoladur embannet gant Gwalarn war he divout.*

*Toui a ran dougen ar Simbol bepred, en eun doare hewel, nemet ret-holl e vefe ober a-hend-all.*

*Toui a ran, bep gwech ma tougin ar Simbol, komz brezoneg ha chom hep komz galleg gant an neb a zougo ivez ar Simbol, hag en em gavo ganin, e pep lec'h hag e pep amzer.*

*Toui a ran ouspenn chom hep presta, rei pe werza da unan all bennak ar Simbol am bo degemeret.*

*E* ............................ *(lec'h)*
*d'* ............................ *(deiziad)*

*Sinadur:*

AOTRE.

6) An aotre a zo anezañ eur baperenn savet hervez ar skouer da heul:

AOTRE

*roet gant Gwalarn da.* **(kentanoiou hag ano)**
*ganet e*............ **(kêr ha bro)**
*d'*................ **(deiziad)**
*o chom e*......... **(chomlec'h)**



*Dre ar baperenn-mañ ec'h aotreomp da... ar gwir da zougen ar spilhenn-arouez anvet ar Simbol, goude beza degemeret digant... eun Diskleriadur-emouestla, hervez ar reoladur embannet ha sinet ganimp.*

*E* ............................ *(lec'h)*
*d'* ............................ *(deiziad)*

*Sinadur* *Sinadur*

*Rener Gwalarn:* *Merour Gwalarn:*

7) Ne c'hello an aotre divizet uheloc'h beza roet nemet da zaou rummad tud:

a) ar re o devo kenlabouret d'ar gelc'hgelaouenn Gwalarn, a-raok ar c'henta a viz eost 1928, dre eur pennad-skrid savet ganto rag-eeun e brezoneg.

b) ar re o devo gounezet en Arnodenn divizet pelloc'h, er stagadenn embannet gant ar reoladur-mañ.

8) Pep galloud en devo Gwalarn da lakaat ar reoladur-mañ da dalvezout en doare ma kavo gwella. Pep galloud en devo ivez da gemma ar reoladur-mañ e doare pe zoare.

# Stagadenn
## da " Reoladur ar Simbol "

DANVEZ.

1) Arnodenn ar Simbol a vo enni diou gevrenn: eur gevrenn dre skrid hag eur gevrenn dre c'henou.

2) Evit kaout ar gwir da dremen ar gevrenn dre c'henou, e tleor beza gounezet er gevrenn dre skrid. Ar gevrenn dre skrid gounezet eur wech a zo gounezet evit mat.

3) Peder amprouenn a vo er gevrenn dre skrid:

a) skriva eur pennad brezonek a war-dro dek linenn, lennet a vouez uhel gant unan eus barnerien an arnodenn.

b) trei e brezoneg eur pennad gallek a war-dro dek linenn.

k) trei e galleg eur pennad brezonek a war-dro dek linenn.

d) respont e brezoneg e war-dro dek linenn d'eur goulenn graet dre skrid e brezoneg.

4) Peder amprouenn a vo ivez er gevrenn dre c'henou:

a) lenn eur pennad brezonek a war-dro tregont linenn.

b) trei ar pennad-se e galleg.



k) respont e brezoneg d'eun nebeut goulennou graet e brezoneg diwar-benn ar pennad-sé, e sell eus ar yezadur pe al lennegez.

d) respont e brezoneg d'eun nebeut goulennou graet e brezoneg diwar-benn traou eus ar vuhez pemdeziek.

5) Amprouenn *a* ar gevrenn dre skrid a vo graet da genta. Raktal goude e vo roet war eun dro testennou an amprouennou *b*, *k*, *d*. Eun eurvez en holl o devo an arnodennidi da bleustri war an teir amprouenn diweza.

6) Amprouennou *a* ha *b* ar gevrenn dre c'henou a vo graet e dek munutenn pep unan d'an hira. An amprouennou *k* ha *d* a bado etre pemp ha dek munutenn pep unan.

REIZEREZ.

7) Notennet e vo pep amprouenn etre 0 hag 20. Da c'hounit er gevrenn dre skrid e tleor kaout en holl daou-ugent poent da nebeuta evit ar peder amprouenn. Hevelep tra da c'hounit er gevrenn dre c'henou.

8) Anvet e vo gant Gwalarn barnerien evit pep arnodenn. En eur zegemer e garg, e ouestlo pep barner leunia e zlead ez leal e-keñver Gwalarn, e genvarnerien hag an arnodennidi.

9) Dibabet e vo ar varnerien e-touez dougerien ar Simbol.

10) E pep arnodenn e vo daou varner da vihana.

11) Reizet e vo pep amprouenn er gevrenn dre skrid gant daou varner da vihana. Ma ne c'hellont ket en

em glevout a-zivout an notenn da lakaat war eun amprouenn, lakaet e vo warni an notenn-greiz etre an notennou kinniget.

12) Reizet e c'hello beza pep amprouenn er gevrenn dre c'henou gant eur barner hepken.

13) Unan eus ar varnerien a vo anvet gant « Gwalarn » da bennvarner.

14) Ar pennvarner a vo e gefridi lakaat divizou ar stagadenn-mañ da dalvezout. Pep galloud en devo da ren kerz an arnodenn e-giz ma kavo ar gwella. Diouz e ali e vo graet e pep darvoud dic'hortozet. En eneb, kret e vo ar pennvarner e-keñver Gwalarn evit pep tra a c'hello c'hoarvezout e-doug an arnodenn.

15) Dibabet e vo testennou ar peder amprouenn er gevrenn dre skrid gant eur c'huzul, a vo ennañ ar varnerien hag unan da vihana eus izili renerez Gwalarn.

16) Dibabet e vo testennou ar peder amprouenn er gevrenn dre c'henou gant eur barner pe ouspenn, hervez ali ar pennvarner.

17) Pep amprouenn dre skrid notennet a zougo sinaduriou ar varnerien o devo he reizet.

18) Da heul pep arnodenn e vo savet gant ar pennvarner eur skrid-danevell, hervez eur skouer diazezet gant Gwalarn. Sinet e vo ar skrid-danevell gant ar varnerien, ha kaset a-berz ar pennvarner da Walarn, a-unan gant amprouennou reizet ha notennet an arnodennidi.

19) Pep barner ha pep arnodennad en devo ar gwir da glemm da Walarn a-enep ar pennvarner. Ret e vo d'ar c'hlemmer, avat:



a) gortoz betek diwez an arnodenn.

b) sevel e glemm dre skrid.

Pep galloud he devo Gwalarn da zivizout diwarbenn ar c'hlemmou graet.

EMROLLEREZ.

20) An holl a c'hello tremen arnodenn ar Simbol, zoken ar re na c'hellint pe na vennint ket sina an diskleriadur-emouestla.

21) D'en em lakaat war roll an arnodennidi, e tleor kas da Walarn, eur sizun da vihana a-raok an deiz merket evit derou an arnodenn, eul lizer-emroll savet evel-hen:

LIZER-EMROLL

*kaset da Walarn gant.* (*kentanoiou hag ano*)
*ganet e* .......... (*kêr ha bro*)
*d'* ................ (*deiziad*)
*o chom e*........ (*chomlec'h*)

*Pedi a ran renerez Gwalarn da lakaat va ano war roll arnodennidi Arnodenn ar Simbol, a vo dalc'het e* ......, *d'* ......

*E* ......................(*lec'h*)
*d'* ......................(*deiziad*)
*Sinadur:*

22) Ar re a venno dougen ar Simbol ma c'hounezont en arnodenn a stago ouz o lizer-emroll ar pennad-mañ:

*Emaoun e soñj, ma c'hounezan, goulenn an aotre da zougen ar Simbol.*

23) Eur respont a vo kaset gant Gwalarn da bep lizer-emroll, a vo lakaet ennañ eur golo timbret gant chomlec'h ar goulenner.

24) Ar re na c'hellint ket kas o lizer-emroll da Walarn abred a-walc'h a c'hello e zegas da zeiz an arnodenn d'ar pennvarner, a asanto pe a nac'ho e zegemer hervez ma kavo dereat.

25) Roll gwiriet ar c'hounezerien a vo embannet gant Gwalarn, war-lerc'h burutella skrid-danevell ar pennvarner.

26) Eur skrid-testeni a vo kaset gant Gwalarn d'ar c'hounezerien.

DIVIZOU-KLOKAAT.

27) Ar brezoneg implijet en arnodenn, ken dre skrid, ken dre c'henou, e vo ar brezoneg lennegel unvan.

28) Arabat e vo d'an arnodennidi, e-doug an arnodenn, ober gant levr pe baper-skoazell ebet. Arabat e vo d'ezo dreist-holl ober gant geriaduriou pe yezaduriou.

29) Pep taol dislealded a-berz eun arnodennad a zivarrekaio anezañ da c'hounit. Divarrekaet e vo ouspenn da c'hounit e pep arnodenn da zont, nemet lamet e vefe ar berz gant renerez Gwalarn.

30) Eur yez all a c'hello beza implijet en arnodenn, en hini pe hini eus an amprouennou, e-lec'h ar galleg:

a) war c'houlenn an arnodennad.
b) gant asant ar pennvarner.



31) C'houec'h miz da vihana a-raok pep arnodenn, e vo dibabet gant Gwalarn tri skrid brezonek, a vo tennet diouto ar pennadou da bleustri warno en amprouenn *k* eus ar gevrenn dre skrid, hag en amprouennou *a*, *b*, *k* eus ar gevrenn dre c'henou.

32) Gwalarn a c'hello kemma e doare pe zoare divizou ar stagadenn-mañ. Pep tra chomet diziviz a c'hello beza divizet gant Gwalarn, pe, e-doug an arnodenn, gant ar pennrener oc'h ober evit Gwalarn.

An tri skrid brezonek a vo tennet diouto amprouennou Arnodenn ar Simbol e 1929, hervez ar reolennou embannet, a vo ar re-mañ:

a) Niverenn 10 « Gwalarn » (Hañv 1927).

b) Nevez-Amzer, pez-c'hoari gant T. C. Murray.

k) Merdeadenn Vindosêtlos (Sketla Segobrani, eil kevrenn, pp. 37-59).

# Skol dre Lizer "Gwalarn"

Eur « Skol dre Lizer » da zeski ar brezoneg a vo savet gant Gwalarn er goañv-mañ.

Ne vo ket graet evit ar re a stag da zeski ar yez, hogen evit ar re a oar ar brezoneg mat a-walc'h da c'hellout tremen Arnodenn ar Simbol er bloaz a zeu.

« Skol dre Lizer » Gwalarn a bado 10 sizun. Da lavarout eo, kaset e vo d'ar re a lakaio o ano 10 poelladenn da ober. Pep poelladenn a vo enni:

a) eur pennad gallek a war-dro 10 linenn da drei e brezoneg.

b) eur pennad brezonek a war-dro 10 linenn da drei e galleg.

k) eur goulenn da veza respontet outañ e brezoneg e war-dro 10 linenn.

Heñvel e vo ar poelladennou, e pep keñver, ouz ar re a vo d'ober en Arnodenn ar Simbol (kevrenn dre skrid: amprouennou *b*, *k*, *d*). Ar pennadou brezonek da drei e galleg a vo tennet diouz an tri skrid merket evit an Arnodenn er bloaz-mañ (Niverenn 10 Gwalarn, Nevez-Amzer, Sketla Segobrani, eil kevrenn, pp. 37-59).

Setu amañ reolennou ar « Skol dre Lizer »:

1) Da heulia ar « Skol dre Lizer » e vo ret beza koumanantet da Walarn. Ar re n'int ket pinvidik a-walc'h da goumananti a c'hello beza degemeret koulskoude, war o goulenn.

2) Pep poelladenn a dleo beza kaset gant ar skoliad a-benn an deiz merket ha d'ar chomlec'h merket.

3) A-unan gant pep poelladenn kaset e tleo ar skoliad lakaat:

a) eur golo-lizer gant e chomlec'h skrivet warnañ.

b) pevar real timbrou evit ar mizou.

4) Da lakaat e ano war roll ar skolidi, e tleor skriva da Walarn, en eur venegi e oad, e vicher hag e chomlec'h, ha lakaat e-barz e lizer eiz real timbrou evit ar mizou.

Ar « Skol dre Lizer » a zeraouo hep mar war-dro miz-du. Skriva e brezoneg ar c'henta ar gwella da Walarn, B. P. 75, Brest. Respont ebet ne vo graet d'al lizerou skrivet e galleg.

# Brezoneg ar Vugale

O welout pegen pouezus eo skigna levriou brezonek e-touez ar vugale, « Gwalarn » en deus divizet dispign hiviziken pep donezon a vo graet d'ezañ, — nemet a-enep da c'hoant an donezoner e vefe, — d'eun ober nevez: « Brezoneg ar Vugale ».

Eeun-meurbet e vo graet labour « Brezoneg ar Vugale »: an donezonou bet gant « Gwalarn » a vez lakaet a gostez, d'ober eur yalc'had da brena levriou. War c'houlenn ar veleien, ar vistri-skol, h. a., a fell d'ezo rei levriou d'ar vugale a bledont ganto, levriou a vez kaset d'ezo evit netra, keit ha ma c'hellomp hen ober.

E-giz amprouadur e vo embannet diwar bremañ, war bep niverenn « Gwalarn », roll ar profou diouz eun tu, diouz an tu all roll al levriou roet dre barrez.

Daou levr a c'hellomp rei: « Prinsezig an Dour » ha « Per ar C'honikl ».

Hep dale pell e c'hellimp rei eun all: « Plac'hig Vihan ar Mor ».

Hep dale pell ivez e c'hellimp rei « Prinsezig en Deur », eur mouladur eus « Prinsezig an Dour » evit Bro-Wened.

PROFOU (implijet evit Brezoneg ar Vugale)

| | | |
|---|---|---|
| 4-7-28 | An Ao. Even.................. | 390 lur |
| 11-7-28 | An Dim. de Volz.............. | 200 |
| 27-7-28 | An Ao. Vallée................ | 100 |
| 29-8-28 | An Ao. A. Michel............. | 5 |
| — | An Ao. Bricler............... | 100 |
| 30-8-28 | An Dim Gourlaouen............ | 10 |
| | en holl.............. | 805 lur |

LEVRIOU ROET

| | | | |
|---|---|---|---|
| 9-7-28 | Purid | 5 Prinsezig......... | 25 lur |
| 18-7-28 | Perwenan | — ......... | 25 |
| 21-7-28 | Berlewene | — ......... | 25 |
| | | en holl.............. | 75 lur |

| | |
|---|---|
| D'an 1-9-28 e chome eta................ | 805 lur |
| | — 75 |
| | 730 lur |

Da lavarout eo, evit 730 lur levriou da rei.

# Hon Enklask diwar-benn stad ar Brezoneg

**Respontou diwar-benn ouspenn 400 parrez hon eus bet betek-hen.**

**Pedi a reomp eur wech c'hoaz pep unan da respont ma c'hell. Seul abretoc'h e vo respontet, seul abretoc'h e vo graet hol labour.**

**Setu amañ adarre roll ar goulennou:**

***Parrez ..........***
***Kumun ..........***
***Departamant ..........***

**1)** ***E pe yez e vez prezegennet aliesa er barrez?***

**2)** ***Peur e vez prezegennet er yez all?***

**3)** ***E pe yez e vez graet ar c'hatekiz?***

**4)** ***Ma vez graet ar c'hatekiz en diou yez, pehini eo an darempredeta ha gant piou?***

# Buhez ha Lennegez

## I. — E BREIZ

Gant gwir c'hlac'har hon eus klevet e oa maro e Naoned hor mignon G. Robin, merour Kornog, unan eus hor gwella hag oberianta arzourien yaouank a Vreiz. Abaoe pell 'zo e oa klañv gant an droug-skevent, ha tremenet en doa ar goañv en eun ti-yec'hed er Pireneou. Lavaret e vo e niverenn 2 Kornog, gwelloc'h eget amañ, pebez koll bras eo maro Robin evit Breiz. Evidomp-ni, mirout a raimp anezañ eñvor eur c'heneil seder ha gwirion.

D'an 29 a viz-gouere diweza e voe lidet e Kergrist, e-tal Poñdi, eur gouel en enor d'ar skrivagner breizat, an Aotrou Guillom, oberour « Levr al Labourer », a voe douget en deiz-se e relegou d'eur vered nevez. Eur pennad dudius da lenn a zo bet savet e-keñver se gant L. Herrieu war « Dihunamb »: *« Braùitéieu Livr el Labourér »* (niverennou gouere hag eost 1928).

Eil kendalc'h *Breiz Atao*, dalc'het e Kastellin d'ar 17, 18 ha 19 a eost, a zo bet gwall strobellet gant gouarnamant Bro-C'hall. Muioc'h a dud a oa deut eget da gendalc'h Rosporden warlene.



Hogen nebeutoc'h a vuhez hag a virvidigez a voe marteze. Ar blijadur hon eus bet da saludi eno hor c'heneil O. D. Mac Cartha Uileas ha daou zen all a Iwerzon, a reas prezegennou kentelius-meurbet d'ar 17 diwar-benn stad an iwerzoneg.

Ar yez komzet gant ar gendalc'hidi a voe dreist-holl ar galleg. E-touez ar baotred yaouank, koulskoude, hon eus merzet strivadennou da gomz brezoneg. Kejet omp zoken gant unanig bennak o doa desket komz ar yez abaoe warlene. Prezegennou brezonek a voe graet ivez gant an Ao. Herrieu, rener « *Dihunamb* », hag an Ao. Even a Landreger. Kanaouennou brezonek a voe gant an Ao. Gourvil a Vontroulez.

Etre ar 4 hag ar 6 a wengolo, e voe dalc'het dindan renerez an Ao. Cornic, 19-vet kendalc'h ar Bleun-Brug e Lesneven. Breutadegou a voe, displegadennou, peziou-c'hoari, kan, kenstrivadegou, ha d'ar 6 diouz ar mintin eun ambrougadeg vras etre Lesneven hag ar Folgoad. Eur wech c'hoaz en devo ar Bleun-Brug graet eur gouel kaer da bobl Vreiz, hag harpet emzao ar yez.

## II. — DRE AR BED

Kendalc'h-Meur an Esperanteg a voe dalc'het er bloaz-mañ en Antwerpen, e Flandrez, etre an 3 hag an 11 a eost. 1.500 den a oa deut, eus tost 40 bro.

# Levriou Nevez

PROMETHEUS EREET, AR BERSED, troet diwar Aesc'hulos gant Y. Drezen, skeudennaouet gant G. Robin ha R. Y. Creston. Embannet gant Gwalarn. Priz, dre ar post: 12 lur.

Setu amañ unan eus pennoberou bras al lennegez hollvedel a c'hello beza lennet ha studiet gant tud Vreiz. Setu amañ ivez, e-touez al levriou embannet gant Gwalarn, an hira hag ar c'haera. Eul levr eo a raio kalz da vruda hon emzao ha da lakaat tud desket hor bro d'e veiza.

EN EST, ER SAUZONED, gant J.-M. Kadig, embannet gant Dihunamb, 10, rue du Gaz, An Oriant.

Oberou an Abad J.-M. Kadig (1843-1917) a zo pell diouz kaout talvoudegez oberou an Abad Guillom, en deus savet eveltañ gwerzennou e brezoneg Gwened diwar-benn buhez ar maeziou. Bez' e tleer meuli « Dihunamb », evelato, da veza moulet al levrig-mañ. Eur wech c'hoaz e verzomp amañ ar pez hon eus lavaret lies gwech: trec'h eo gwerzennou Gwened da werzennou ar c'hornadou all a Vreiz. Perak? Muioc'h a vistrded, muioc'h a vlizidigez a-berz ar skrivagnerien, eun dra bennak « seven » na gaver ket e lec'h all.



KANAOUENNOU TRIOUEC'HVET GOUEL AR BLEUN-BRUG, embannet gant « Emgleo St-Iltud, 4, straed ar C'hastell, Brest.

N'eo ket fall. Hogen n'eo ket gwelloc'h, na kempennet bravoc'h eget er bloaziou tremenet.

PER AR C'HONIKL, gant Beatrix Potter, lakaet e brezoneg gant Y. Drezen, skeudennaouet gant P. Rossi, embannet gant Gwalarn (levriou ar vugale). Priz, dre ar post: 1 lur.

Setu amañ eul levrig a raio plijadur da vugale Vreiz evel ma reas « Prinsezig an Dour » warlene.

# Hol Levrig Gallek

Lavaret hon eus alies e kavomp mat ober gant ar galleg, bep gwech ma c'hellomp evel-se bruda labour *Gwalarn,* skigna hor menoziou, gounit skoazellerien, ha rei c'hoant d'an dud da zeski ar brezoneg.

Embannet hon eus eta eul levrig gallek skeudennaouet, a war-dro 30 pajenn: « *L'Instruction du Peuple breton par le Breton et l'œuvre de Gwalarn* » (Kelennerez ar Bobl vreizat dre ar brezoneg ha labour Gwalarn), ma tispleger ennañ, fraez ha sklaer, petra eo *Gwalarn* ha petra en deus graet. Moulet-brao eo al levrig-se, ha plijadur a ra d'ar c'hallegerien, war a welomp.

Goulenn a reomp digant hol lennerien prena ha skigna al levrig-se en-dro d'ezo muia ma c'hellont. En eur ober se, e labouront evit ar brezoneg hag amzer-da-zont hon emzao.

| | |
|---|---|
| Ar pez: | 1 lur (4 real) |
| An dek: | 9 lur |
| Ar c'hant: | 85 lur |

Ma ne ouzoc'h ket da biou rei al levrig-se, kasit d'imp arc'hant d'hen ober evidoc'h.

DA VEZA EMBANNET E MIZ-DU

# Deiziadurig-Godell Gwalarn

1929

Ment eur gartenn-bost
4 fajenn war baper kalet
da lakaat er c'hodell
pe en doug-paperiou

Priz : *(dre ar post)*

10 : 3 lur 50
50 : 15 lur
100 : 25 lur

" Gwalarn " a embann :

# ar skol vrezonek

Kaierou diouyezek evit studi
ar brezoneg

Embannet :

1. GERIADUR BERR AR BREZONEG

Da veza embannet :

2. DISTAGADUR AR BREZONEG
3. REIZSKRIVADUR AR BREZONEG
4. KENTSKRID DA STUDI AR BREZONEG KOMZET
5. LEVR-DOURN AR BREZONEG KOMZET

Rakprena a c'heller ar 5 kaier
evit 12 lur
(da veza paeet en a-raok)

# KORNOG

**Dastumadenn Skeudennek Arzou Breiz**

savet gant ar strollad
arzourien ha micherourien
vreizat

## AR SEIZ BREUR

**STROLLAD-PAERONIEZ**

ALPHONSE DE CHATEAUBRIANT
PAUL LADMIRAULT / MARC-ADOLPHE GUÉGAN / MAURICE DUHAMEL / JAMES BOUILLÉ / M. & MME MALIVEL / GUY AR FLOC'H
MAURICE FACY / ROPARZ HEMON
EUGÈNE RÉGNIER / DR PERQUIS
MARCEL GUIEYSSE

**RENERIEN :**

R. Y. CRESTON / P. LADMIRAULT

*Renerez ha Mererez :*

« Gwalarn », Boite Postale 75, Brest.

KOUMANANT
(4 niverenn)
**30 lur (Tregont lur)**

**« KORNOG » a zo bet embannet e gouere 1928. Trimiziek e vo. Ar c'houmanant a dalv evit peder niverenn. Diouyezek e vo an dastumadenn, an holl bennadou gwitibunan moulet war eun dro e brezoneg hag e galleg.**

**Kement a sell ouz ar mererez a die beza kaset da :**

Merour « Gwalarn » B. P. 75 Brest (*C. C. 96-38 Roazon*)

EMBANNET EO
KENTA NIVERENN

# KORNOG

▼ ▼

Ar re a zo bet o c'hortoz KORNOG adal 6 miz n'o devo ket gortozet evit netra.

E miz-gouere eo deut e-maez ar wask ar genta niverenn, gant eiz pajennad vras a skeudennou, ha d'ezi eur golo daou liou treset gant Kreston.

Setu amañ roll ar penna studiennou a gaver e-barz : E-GIZ RAKLAVAR. — WAR-DU EUN ARZ BROADEL BREIZAT A VREMAN. — SKOUER AR PEMP RUSIAD, gant P. Ladmirault. — IRC'HIER MIRDI KEMPER, gant G. ar Floc'h. — LENNEGEZ NEVEZ BREIZ, gant R. Hemon. — AN DANTEZIOU SLOVENEK, gant Jurij Komatar. — NOTENNOU DIWAR-BENN AN ARZ E BREIZ HAG ER BROIOU ESTREN.

## Levraoueg Gwalarn

**Niv. 1. — AR ROC'H TOULL**

romant, gant J. Kerrien. *diviet*

**Niv. 2. — WAR VARC'H D'AR MOR**

pez-c'hoari, gant J. M. Synge, trôet diwar ar saozneg gant Y. Drezen. *dre ar post : 2 l. 25*

**Niv. 3. - TONKADUR BUGALE TUIREANN**

danevell iwerzonat, addispleget gant R. Hemon. *dre ar post : 4 l.*

**Niv. 4. — AN AOTROU BIMBOCHET E BREIZ**

romant, gant R. Hemon. *dre ar post : 6 l.*

**Nix. 6. — PROMETHEUS EREET : AR BERSED**

troet diwar Aesc'hulos gant Y. Drezen. *dre ar post: 12 l.*

**Niv. 7. — PRINSEZIG AN DOUR**

danevell evit ar vugale, gant G. Th. Rotman. trôet gant Y. Drezen ha R. Hemon. *dre ar post : 5 l.*

**Niv. 8. — GERIADUR GALLEK-HABREZONEK A GORFADUREZ**

*dre ar post : 1 l.*

*Ar Merou-* ... Moulerez, 4, str. ar C'hastell, Brest.

# NORD-OKCIDENTO

## INTERKELTA-KAJ-TUTMONDA-REVUO



NUMERO 3

AŬTUNO 1928

ALDONO-AL-GWALARN-BRETON-LINGVA-KVARONJARA-REVUO

# El la pasinta jarkvarono

*Oni demandis nin, kial ni publikigas en nia revueto nur artikolojn pri Bretonujo, kvankam la karto presita sur la unua pagho klare montras,ke ni ankaŭ zorgas pri la aliaj keltaj nacioj.*

*Ni respondis, ke ni atendas nur artikolojn de Kimroj, Skotoj kaj Irlandanoj.*

*Sed kion vi faris, oni diris, por havigi al vi tiajn artikolojn.*

*Ni multe parolis pri esperanto kun niaj keltaj amikoj, kaj disvastigis Nord-Okcidenton inter ili tiom kiom eble.*

*Nun shajnas:*

*1/Ke la keltaj esperantisoj kun « keltaj koroj » estas malmultaj.*

*2/ Ke la Keltoj ghenerale nenion scias pri esperanto.*

*3/ Ke la Kimroj, Skotoj kaj Irlandanoj ankoraŭ ne sukcesis, — eble ne tre vigle provis, — liberigi sin el la angla spirito, dum la Bretonoj depost la milito, elskuinte la jugon de la ili trudita franca kulturo, rapide evoluis, interne al disvolvigo de la nacia spirito, ekstere al internacieca aŭ tutmonda sento.*

*Tion dirinte, ni ghoje akceptus interesajn nestultajn artikolojn de niaj keltaj fratoj.*

*N.O.*

# La Vojo al moderna nacia bretona Arto

## I. — LA ROLO DE LA ARTOJ EN NACIA MOVADO

Estas sendube, ke che nacia renaskiga movado, plej grava estas la rolo, kiun devas ludi la artoj kaj la literaturo.

La lingvo kaj la artoj estas animo kaj koro de nacio. Kaj en Bretonujo, pli ol en multaj aliaj landoj, la arto estis chiam fidela esprimo de tiu animo, almenaŭ dum ghi povis resti sama, libera el chiu fremda influo.

La arto estas en Bretonujo bezono, urgha neceso de l' popolo. Nu, tiu arto, kiu kreis la rimarkindajn verkojn, kiujn transdonis al ni niaj patroj, estas hodiaŭ devojigita, putrigita de la fremda spirito.

## II. — NUNA STATO DE LA BRETONA ARTO

Mi parolas, ne nur pri la popola arto, kies produktoj, — argilajhoj, tolajhoj, ornamitaj chiuspecaj ajhoj, — ludis gravan rolon en la nacia vivo de la hieraŭa Bretonujo, sed mi ankaŭ parolas pri la industria arto, kies nunaj produktoj estas, krom malmultaj ghojigaj esceptoj, aflikte senkarakteraj. Chi tie, kiel che chiuj branchoj de la firmstaranta arbo Bretonujo, la malsano, kiu putrigis la sukon de la fortika kverko estas la alcentriga shtata organizo.

## III. — LA KAUZOJ DE L' MALSANO. LA PASINTECO DE L' BRETONA ARTO

En la tempo de nia mortinta sendependeco, la arta vivo estis tre vigla en Bretonujo, kaj oni diras, ke ne estis vilagho, kie ne trovighis ornamita arghenta tele-

raro. Preghejoj, kalvarioj, privataj domoj estis konstruataj chie, atestante pri la nacia richeco. Multnombraj estis la skulptistoj, arhhitektoj kaj bildfaristoj, kreante la belegajn verkojn, kiug hodiaù chiujn mirigas.

Plene prosperaj estis la artaj metioj. La farado de glazuritaj argilajhoj, de stanaj vazoj, de hejmaj objektoj, skulptitaj aù supre ornamitaj, de mebloj, de brodajhoj okupis multajn metiistojn.

Same koncerne la industrian arton, oni povas mencii la fabrikejojn de presitaj tolajhoj en Naoned, dekkvin proksimume, la fajencejojn de tiu sama Naoned, de Kroezig kaj aliaj lokoj, nun tute malaperintajn.

Unu el la chefaj kaùzoj de la detruo de nia popola arto kaj nia arta industrio estas, kune kun la invadado per fremdaj produktoj, la inokulo al la bretona spirito de viruso neasimilebla, t. e., la franca spirito.

Depost kiam la alcentriga shtato, per siaj artaj skoloj, per siaj gazetoj, shutas sian spiriton sur nia malfelicha popolo, la propra spirito de nia arto estingighas, malrapide sed certe. Char ni bonvole konfesas la grandan valoron de l' franca arto, oni ne riprochu al ni ian partiecon, sed ni rifuzas al la franca spirito tiun rajton, kiun ghi arogis al si, neniigi la nian; ni rifuzas al la franca arto la rajton, trudi al ni siajn modojn kaj gvidadojn. Bretonujo estas nacio, kiel chiuj aliaj, kaj ghi rajtas krei kaj kreskigi nacian arton kaj naciajn artajn konceptojn laù sia spirito kaj siaj emoj.

## IV. — LA BRETONA ARTO APUD LA FRANCA

Apud la franca arto, kies konceptoj kaj produktoj libere disvastighas tra la mondo, kiel aspektas la bretona arto?



La Bretona arto estas konsiderata kiel suba, flanka, akcesora arto. Ghi estas « la provinca kuzo, la simplanima honesta kamparano », kaj ghi devas, laùopinie, resti kruda kaj regiona, t. e., inspirita de Parizo, naskigante verkojn rimarkindajn nur pro senvaloreco, « charmaj kaj kamparanaj elvokoj el nia bona antikva provinco ».

Tiel oni vidis somerdomojn konstruitaj je normanabretona stilo, meblarojn fushornamitajn per scenoj kun sentimentalaj temoj, « la pardono » (bretona popola festo), « la unuaj pashoj », « la edzighofesto », k. t. p., kaj la tutan fiaron de la bretonaj pentrindajhoj por anglaj turistoj kaj francaj burghachoj dum libertempo.

Laboradi por la turistoj, plachi al la turistoj, vendi al la turistoj tiujn fiajhojn, kiujn oni nomas « bretona arto », krei, se oni povas tiel diri « turistan arton », jen tio, kion oni postulas de la bretona arto.

## V. — LA GANGRENO

Estas homoj, kiuj naive opinias, ke la bretona arto povas renaskighi en la Artaj Skoloj fonditaj de la franca shtato en Roazon kaj Naoned.

Ni opinias male.

Chu oni kredas, ke sufichas havi « regionajn » skolojn en Roazon kaj Naoned por krei, de hodiaù ghis morgaù, veran nacian arton, modernan, viglan, konvenan je niaj modernaj spiritoj?

Chu oni kredas, ke la instruado de tiuj skoloj, — sen aù preskaù sen valoro je la bretona vidpunkto, — povas tiri nian arton el la shlimejo, en kiu ghi estas enprofundighanta? Neniu konvinkos nin, ke tiuj skoloj, senperaj elighintajhoj de la alcentriga spirito, ri-

cevante ordonojn kaj instrukciojn de Parizo, povas eduki artistojn kun bretona spirito.

Se almenaù la instruado en tiuj skoloj estus moderna, ne estus tiel malbone. Sed niaj kompatindaj skoloj malfruas 15 jarojn je la Pariza skolo, kiu malfruas la saman tempon je la fremdaj skoloj. Por konvinki sin pritio, oni povis kompari, che la Pariza Ekspozicio de la Dekoraciaj Artoj en 1925, la verkojn de la svisaj, austraj, chehhoslovakaj, jugoslavaj skoloj kun la verkachoj de la francaj regionaj skoloj, kaj speciale tiuj de la Roazona kaj Naoneda skoloj. Banaleco, senanimeco, senmoderneco kaj senbretoneco, tiuj estas iliaj karakteroj.

VI. — NI FIDU NUR NIN NEM

Neniam renaskighos nia arto en la shtataj skoloj, char neniam tion permesos la shtato.

Ni do fidu nur nin mem, kaj provu per nia propagando doni al niaj junaj artistoj nacian senton; ni ech diskonigu niajn konceptojn en tiuj Artaj Skoloj. Ni grupigu chiujn junajn artistojn kaj gvidu ilin laù la vojo de nia arta revivigo.

VII. — LA KLOPODOJ FARITAJ.

Dum longaj jaroj, jen individuoj, jen asocioj faris ofte fruktdonajn klopodojn por estigi propran nacian arton. La unua provo, tute individua, estas tiu de Ely-Montbet, kiu, multe antaù la milito, preskaù sola kuraghis entrepreni la taskon. Li faris plezurajn verkojn, sed sen firmaj bazoj kaj klare difinitaj celoj.

Tiam venis James Bouillé, Jalm Philippe, Janed Malivel, kiuj ektiris la principojn de la bretona arto el la dornkreskajhoj chirkaùinte ilin, kaj ekstarigis la unuan bazon de nova arto. La du unuaj sin inspiris el keltaj renovigitaj ornamoj. La tria cherpis el sia bretona instinkto, per geometria stiligo, novajn temojn kaj formojn.



Tiam venis J. J. Lemordant kaj lia komitato de l' arto bretona, S-rino Tarquis kaj shia agitado por la artmetiistoj, kaj antaù ili, « Seiz Breur » (La Sep Fratoj). El la propagando de Lemordant rezultis la nedaùra ekfloro de la meblaroj, kiuj ornamis la Bretonan Domon en la Pariza ekspozicio de 1925.

Pri la fajencarto, la klopodoj, — sukcesintaj kaj de tiam vigle daùrigitaj, — estis unue faritaj de du grandaj artistoj, R. Quillivic kaj M. Meheut, kies ceramikajhoj estas veraj majstroverkoj.

Sur la kampo de l' arhhitekturo, aro da modernaj konstruistoj kun bretona spirito aperis: Bouillé, Grave, Batillat, Marchal, Lathant, Datesseu kaj la granda arhhitekto Lefort, kiuj chie starigis rimarkindajn loghejojn laù moderna bretona stilo.

Koncerne la skulptarton, tiu montras neordinarajn viglecon kaj bretonecon. Vera skulptista skolo ekestis en nia lando, kaj la monumentoj starigitaj de ghi al la mortintoj de l' milito estas unuj el la plej belaj verkoj de la nuna epoko.

Tiel estas la klopodoj faritaj. Bedaùrinde, al ili mankas ghis nun organizo kaj unueco.

(Daùrigota)

R. Y. KRESTON
Tradukita kaj iom resumita
laù artikolo de la bretona
arta revuo KORNOG (1)

(1) Ilustrita revuo eldonita de *Gwalarn*, publikigante chiujn artikolojn en bretona kaj franca lingvoj. Abonprezo: po kvar numeroj, fr. fr. 35.

# Kroniko

De la 17-a ghis la 19-a de aŭgusto okazis la dua Kongreso de la bretona aŭtonomista partio en Kastellin, malgranda urbo meze de Bretonujo.

La nombro de la kongresanoj ne superis 200. Sed la fakto, ke ankaŭ partoprenis Elzasanoj, Korsikoj, Irlandanoj kaj Kimroj, aldonis gravecon al la tuta afero. Maltrankvilighis la franca registaro, kiu sendis al Kastellin imponan aron da ghendarmoj, trudante al la urbanoj loghigi ilin, kaj devigante la urbestron rifuzi al la aŭtonomistoj luon de la magistratejaj chambroj.

Sekve de la kongreso, kiu pasis rilate trankvile, — nur unu nedaŭra aresto, kaj du bretonaj flagoj konfiskitaj de la francaj policanoj, — multego da artikoloj pri la aŭtonomistoj aperis en la francaj gazetoj. Kvankam tiuj artikoloj ghenerale entenas nur sensencajhojn, oni ghoje salutas en Bretonujo tiun chesigon de la francaj silentmortigaj klopodoj kontraŭ la bretona movado.

---

*NORD-OKCIDENTO aperas samtempe kun la bretonlingva kvaronjara revuo GWALARN. Dum 1928 ghi estos sendata senpage al ehin abonanto de GWALARN.*

*La prezo de la kvar numeroj de 1928 (aperintaj kaj aperonta) por la neabonantoj estas tri respondkuponoj.*

*Chiun korespondajhon oni sendu al « GWALARN, B. P. 75, Brest ».*

*(Bretonujo).*

---

*La administranto: Y. DREZEN.*
Moulerez, 4, str. ar C'hastell, Brest.

